# SANTEZ DAHUD

gant Roparz Hemon

*Klemm a zo bet graet, o veza na gaver ket e Gwalarn a-walc'h a draou diwar-benn Breiz. Klasket em eus eta konta d'ar re yaouank unan eus marvailhou koz hor bro.*

## OBEROU ROPARZ HEMON
## GWERZET GANT GWALARN

*Romantou ha Kontadennou :*

An Aotrou Bimbochet e Breiz.. .. .. .. .. diviet
Ar C'hoar Hena.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. 4 lur
Al Laer Avel.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. 4 lur
Kleier Eured.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. 4 lur

*Barzonegou :*

Pirc'hirin ar Mor.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. 4 lur

*Peziou-c'hoari :*

An Tan e Ti Kernaspreden, Lina.. .. .. .. 4 lur

*Studiadennou :*

Eur Breizad oc'h Adkavout Breiz.. .. .. .. 15 lur
Eun Dro e Kembre.. .. .. .. .. .. .. .. .. 2 l. 50

En eun tu bennak etre Menez-Hom ha Douarnenez, e oa gwechall eur chapel damzismantret, enni, e-harz an aoter, eur maen-bez souezus.

Kizellet e oa warnañ tres eur plac'h, tro-war-dro d'ezi pesked, kregin ha stered-mor.

Pa c'houlenned ouz an dud piou a oa beziet eno, e respontent : « Santez Dahud ».

Pa gonted d'ezo marvailh Kêr-Iz, evel m'eo bet danevellet gant meur a zen, ar gwella-holl gant an Aotrou Kermarker e « Barzaz Breiz », ez ae droug enno, hag e lavarent ne oa ket o « Dahud »-i, « Dahud » merc'h ar roue Gralon.

An hevelep hini e oa koulskoude.

Klevit amañ hec'h istor.

# SANTEZ DAHUD

I

Kaer ha splann e oa Kêr-Iz, kaera ha splanna kêr a zo bet biskoaz e Breiz. Pa vijec'h pignet, eun deiz ma pare brao an heol, betek lein an tour uhela, tour an iliz-veur, e vijec'h chomet sebezet o welout toennou diniver an tiez tro-war-dro, o sevel hag o tiskenn hervez ma save ha ma tiskenne ar straedou, hag o tisteurel ar goulou a bep tu en ho taoulagad. Sebezet e vijec'h bet c'hoaz muioc'h gant ar c'hloc'hdiou, darn bihanik, izelik, evel o kaout mez, ha darn o winta lorc'hus o begou, evel c'hoant d'ezo da doulla ar c'hoabr. Ha n'en dije talvezet d'eoc'h da netra klask konta anezo, rak ne vern pegement ho pije kontet, kavet ho pije c'hoaz re all da gonta.

E-kreiz kêr, e save kastell ar roue, war eur menez, grounnet a vogeriou kreñv, ha na c'helled mont d'ezañ nemet dre eur skalier maen seiz kant pazenn, eur marz gwelout penaos e chome evel a-ispign a-us d'an douar. War eur menez all edo an iliz-veur, ho pije lakaet enni ilizou-meur Kemper, Kastell-Paol, Landreger, Sant-Brieg, Dol, Naoned ha Gwened a-unan, hag a save lein an tour bras anezi uheloc'h c'hoaz eget ar c'hastell, da ziskouez e oa Doue da genta mestr er vro, hag ar roue d'an eil hepken.

Ha ne venegan an ilizou, ar manatiou, ar c'hestell, ar paleziou, ar maneriou, al liorzou, ar marc'halla-



c'hiou, ar c'hibelldiou, ar savaduriou a bep seurt nemet da devel warno raktal, ken hir e vefe d'in displega an traou a lintre en o diavaez koulz hag en o diabarz. En amzer-se, pobl ar Vrezoned a oa unan eus poblou kenta an douar, ha kement burzud a weled er broiou all a weled ivez e Breiz.

N'em eus ket lavaret d'eoc'h koulskoude brasa burzud Kêr-Iz. Harp e oa ouz ar mor, hag an dachenn ma oa savet warni a oa izeloc'h eget an dour. Da ziwall kêr diouz an tonnou e oa bet graet en amzer goz eur pikol moger, d'ezi seiz kant troatad treuz ha seiz leo hed, o redek eus ar biz d'ar mervent. Da zerc'hel ar voger-se e-ratre e oa ret da gêvriz paea tregont mil micherour, renet gant ijinourien amparta ha gouizieka ar vro. Rak atao e veze ar mor o tistruja labour an dud, hag o tiframma peuliou ha skorou ar voger veur, el lec'h-mañ pe el lec'h-hont, hag e pep lec'h a-wechou.

Petra 'rae se ? Fiziañs o devoa tud Kêr-Iz en o ijinourien hag en o micherourien, ha dioueri a c'hellent aes-meurbet an arc'hant d'o faea. Pinvidik e oant. O forz-mor a oa leun a listri, listri ar Vrezoned mesk-ha-mesk gant listri an estrenien, al listri a yae da Vreiz-Veur, da Lec'hlenn, da Iwerzon, al listri a ziskenne etrezek ar c'hreisteiz, betek broiou ar Vorianed, ha pelloc'h c'hoaz a-hed an aod betek douarou ar re velen, ha listri ar voraerien dispont a glaske, dre latar ar gwalarn hag ar c'hornog, inizi ar yaouankiz. Eus lein ar voger e c'helled arvesti ouz ar mor goloet-holl a vagou. Hag eur wech an amzer, d'ar reverziou bras, e weled eus kêr begou ar gwerniou uhel o riskla kompez a-zioc'h an toennou.

Arabat d'eoc'h kredi oun echu gant burzudou Kêr-

Iz. Ma kav d'eoc'h ez eo ar voger-se ar burzud bras, ar burzud brasa-se a zo bet ano anezañ, neuze oc'h faziet. Burzud bras Kêr-Iz a oa vertuziou kaer hec'h annezerien.

Gwir, e-touez ken lies a dud, e vije bet kavet evel e pep kêr, re a bep seurt. Ne fell ket d'in lavarout e oant holl sent hag aelez, ar pez na c'hell ket beza war an tamm douar reuzeudik-mañ. Pez a lavaran eo e oant hogos holl tud vat hag a zoujañs Doue. An diavaeziad a c'hoarveze gantañ bale dre gêr a veze bamet o welout an holl, bras ha bihan, pep unan o seveni e garg, ne vern pegen dister, gant kalon ha levenez, hep klemma nag ehana. Eno ne gejed ket nemeur gant genaoueien, o daouarn en o godellou, o c'hortoz al loar da goueza en o beg, na kennebeut gant merc'hed o c'hlabousa war dreuzou an tiez pe dirak ar feunteuniou. An dremenerien a oa holl tud ganto eur gefridi bennak da ober: micherourien, o boest-binviou war o c'hein, martoloded, eur rollad kerdin war o skoaz, pesketaerien o tougen paneradou pesked war o fenn, studierien, o c'horned-liou stag ouz o gouriz hag eur strobad paperiou dindan o c'hazel, beleien o vont prim-ha-prim da gas ar Sakramant d'ar glañvourien, eur c'hurust bihan o redek war o lerc'h, merserien, o marc'hadoureziou displeget war eun astell staget gant eur gorreenn ler ouz o c'herc'henn. Ar merc'hed ne lakaent ket nemeur o fri er-maez. Ne vezent gwelet nemet diouz ar mintin endro d'ar marc'hallac'hiou, pe goude kreisteiz en-dro d'ar poull-kanna. Peurliesa e choment er gêr, o tilouza an ti hag ar vugale, oc'h aoza boued, o walc'hi, o wriat, o takona. Rak biskoaz n'eus bet graet brezel d'ar c'hoc'hion ha d'ar boultrenn evel e Kêr-Iz.



Pez a vame an estrañjourien dreist-holl a oa onestiz ar varc'hadourien. Neb a yae da brena er staliou a veze gwerzet d'ezañ pep tra eur priz dereat, zoken pa ne ouie ger brezonek ebet ha pa oa dianav d'ezañ mouneiz ha doareou ar vro. Hag evel-se e oa dremouneiz ha doareou ar vro. Hag evel-se e oa dre holl: ar micherour o veza onest e-keñver e vestr, hag ar vestr e-keñver e vicherour. Da bep hini e veze roet e lod, e lod a boan hag e lod a c'hounid, ha ne oa nikun o klask samma an holl boan war ar re all ha sacha an holl c'hounid diouz e du. An den a fizie en den. Hag ar filouterien pe al laeron, o welout an holl o kemer truez outo, evel ma truezer ouz tud krignet gant eur c'hleñved euzus, a gemme o doare-buhez pe a dec'he buan diouz kêr.

Ne oa netra bravoc'h e Kêr-Iz eget ar garantez a rene en tiegeziou. Ar gerent a daole evez atao da rei ar skouer vat. Doujet e veze an tadou, kehelet ar mammou, ha pep dlead sevenet gredus e-keñver tadou ha mammou-koz. Ar vreudeur hag ar c'hoarezed a chome unanet betek o maro, ha meur a istor a c'hellfen displega d'eoc'h diwar-benn an emgleo kaer a ouient derc'hel etrezo. Eus fealded ar priedou, ne veze morse komzet, ken boutin e oa. Hag e nep kêr eur ar bed n'ho pije kavet kement a dud koz, gwaz ha maouez, ken eürus ha da zeiz kenta o eured, en o lochenn vihan pe en o c'henkiz pinvidik.

Ret e vije bet d'eoc'h mont e Kêr-Iz d'eun devez gouel, da Nedeleg, da Bask pe da Bantekost, da welout engroez an dud gwisket en o c'haera, e glas, e ruz, e melen, e limestra, o respont ouz galv ar c'hleier hag o teredek a bep tu d'an ilizou. Brudet-bras e oa kleier Kêr-Iz, hag eun enor dreist e oa da bep paotr nerzus en deiziou-se mont da rei dourn, — pe da rei

brec'h kentoc'h, — da vralla kleier e barrez e-pad dek pe daouzek eur a-wechou, o skei atao d'ar poent rik, hep fazia morse, ne vern pegen gwidilus ha kemmesket e oa an ton. Eur wech bodet en iliz e ouie ar baotred koulz hag ar merc'hed kana, n'eo ket da ziskouez o moueziou kaer, hogen unanet a spered gant ar beleg a oferenne. En doare ma oa servij an Aotrou Doue, e-lec'h eun aner, eur blijadur.

Hag echu ganto pedi hag ober o dlead a gristenien penn-da-benn, e choment seven en o c'hoariou hag en o diduellou evel ma oant aketus en o labour. Neb a gav d'ezañ e ranker da gaout dudi galoupat, em em vezvi ha mont en diroll a vije bet didouellet e Kêr-Iz. Daoust da se, ne oa ket trist eno ar vuhez ha n'eo ket alies e weled pennou teñval. C'hoarzet e veze kement ma lavare tud ar c'hêriou all, — dre warizi moarvat, — e oa holl dud Kêr-Iz bihan o daoulagad ha bras o genou war-bouez c'hoarzin.

D'ar mare-se e oa o ren e Kerne, — gouzout a rit e oa Kerne rouantelez Kêr-Iz, — eur roue anvet Gralon. Gwechall e oa bet eun den kaer, eur brezelour kalonek hag eur barner dispont, a lakae da grena al livastred, an drubarded hag an holl zrougoberourien, hag ivez ar C'hallaoued, ar Saozon hag holl enebourien ar vro. Akuit e oa gant ar wareg, gant ar goaf hag ar c'hleze. Ne oa er Meneziou Du gourener ebet evitañ. Gouest e oa da hemolc'hi eun devez hag eun nozvez hep ehana, o tiskenn diwar eur marc'h da sevel war eur marc'h all. Ha ken lemm e oa e lagad, ken meurdezus e zalc'h, ha ken uhel e gomz ma vane ar brientin lorc'husa, ar soudard kilversa, ar floc'h hardisa hag ar plac'h goapausa abafet-krenn dirazañ.



Bremañ koulskoude e oa erru koz. Daougroummet e oa, ken na ziskenne e varo hir gwenn ken izel hag e zaoulin. Horella a rae e benn moal war e c'houzoug treut roufennet evel eun neiz dilezet a-istribilh ouz beg eur brank gant avel an diskar-amzer. A-vec'h ma weled e zaoulagad, kuzet ma oant dindan e ziouabrant vlevek hag e valvennou skuiz, pounner. Pa gerze e ranke mont war-bouez flac'hou, eur mevel a-raok ha daou vervel a-dreñv, da virout outañ da goueza. Heñ hag a zebre gwechall evel eul leon ne veve mui nemet diwar eur vi hag eur bannig laez bemdez. Hag e-pad ar goañv, heñ hag a gare marc'hekaat dre ar c'hoadou hag al lannou o steredenna gant ar riell hag ar reo, eur gwenaer hepken ouz e heul, a veze-peurliesa war e wele, eur vatez koz o vrochennat en e gichen.

E spered a oa aet, siouaz, war ziskar evel e gorf. Ne oa tra gwechall o sellout ouz ar rouantelez a c'helle chom dianav d'ezañ. Boas e oa da selaou aliou ar re amparta, gwiraourien, gouizieien, tud a vicher. Hogen kammed ne leze den da zivizout na da c'hourc'hemenn en e lec'h, hag ar re a glaske ober o mistri vihan dirazañ a veze desket prim d'ezo ne oant nemet servijerien, hag a goueze o meud en o dourn raktal. Morse kennebeut ne veze klemmet d'ezañ, zoken evit traou dister, hep na vije graet enklask, ha digollet ar c'hlemmer, pe diarbennet, pe kastizet, hervez ma oa ar wirionez gantañ pe get. Ne oa den e karg er vro na sante ket dalc'hmat skeud ar roue dreist e skoaz. Bremañ avat ne c'houlenne mui Gralon nemet beza lezet e peoc'h. Pa zeue eur c'hannad, eun eskob pe eur barner-meur d'e gaout, e-lec'h selaou pez en doa da lavarout, e konte d'ezañ eun

istor eur amzer e yaouankiz, istor eun emgann pe eun hemolc'h pe eun abadenn bennak, — pa ne vane ket kousket e-kreiz prezegenn egile. Ret eo diskulia ouspenn e oa damvouzar. E vrasa plijadur a oa c'hoari diñsou gant unan eus e flec'h vihan, ha neuze e veze gwelet, heñ hag a oa bet ar brokusa eus ar rouaned. o vont e kounnar goude koll pevar gwenneg, ken na venne mouga, ha ma ranke beza kaset d'e wele, e vatez o skei war e gein hag ar floc'h spontet o redek da gerc'hat ar medisin.

Daoust da se e oa doujet ha karet ar roue koz gant tud vat Kêr-Iz. O lakaet en doa ken eürus ma oant holl anaoudek en e geñver. Binniget e veze e ano beure ha noz dindan pep toenn, hag e skeudenn, brao pe zivalo, livet pe gizellet, evel ma veze en e vrud, a oa skourret a-zioc'h hogos pep oaled. Ne oa ket tavet ar spont en doa lakaet da ziwana e kalonou ar re fall. Hag evel ne veze ket gwelet, kuzet ma edo en e glud, da lavarout eo en e gastell pintet war ar menez, ne rae e vrud nemet kreski, pep unan o tisplega marvailhou diwar e benn, marvailhou en doa klevet gant e dad pe e dad-koz, ha na raent nemet kaeraat gant an oad, hervez giz ar marvailhou.

Evit da Gerneviz beza daouzek gwech gwelloc'h neuze eget m'int bet abaoe, diaes e vije bet d'ar rouantelez chom en he sav gant eur roue kabac'h en he fenn. Doue, hag a zo bet a-viskoaz madelezus evit Kerne, zoken en he brasa dizurz, ne c'helle ket he dilezel evelato e-kreiz kement a vertuz. Roet e voe d'ezi da eil rener eta gwelloc'h eget eur roue: eun den santel, hag a dlee diwezatoc'h sevel betek renk ar Sent.

Bremañ, ne ouzon ket petra a c'hoari gant an dud



a hizio. Pa gomzer d'ezo eus eur Sant e welont raktal eun denig sioul, eur boulomig sukr ha mel, juntet e zaouarn ha soublet e benn gantañ, evel an delwennou plastr a vez prenet e Lourdez, e Lizieu hag e Keranna, hag a zeu goude da zizenori hon tiez hag hon ilizou. Hon tadou-koz ne oant ket evel-se. Gouzout a raent gwelloc'h egedomp ouz petra eo heñvel eur Sant. It da sellout en hor chapeliou koz ouz an delwennou kizellet gant micherourien a Vreiz e koaddero a Vreiz. Eno ez eus Sent, d'ezo pennou bleiz, pennou taro, pennou houc'h-gouez d'ober aon d'an diaouled, garou hir da vont en hentou er goañv kenkoulz hag en hañv, ha brec'hiou treut, kalet ha kreñv evel eur vataraz da frika o muzell d'an erevent pa veze ret.

Sant Gwenole eta, ar Sant a rene e Kêr-Iz, a oa eus rummad ar Sent koz. Ofiser e oa bet pell amzer en armeou Gralon, ha dellezet en doa fiziañs ha karantez e vestr dre c'hounit d'ezañ meur a emgann. Anvet e vije bet buan da benngadour. Met a-viskoaz e oa bet troet e spered davet Doue, hag eun deiz ma oa bet sinet ar peoc'h, e c'houlennas digant Gralon an aotre da vont da vanac'h. Gwall nec'het e voe ar roue, hogen plega a reas. Rak e reolenn a oa lezel da vont war-du ar C'hrist ar re a oa galvet gant ar C'hrist. D'e dregont vloaz e kimiadas an ofiser Gwenole diouz e geneiled en arme da vont da Gembre war e studi-vanac'h. Dek vloavez e chomas eno. Ha pa zistroas da Vreiz e stagas dioustu da brezegenni ha da gentelia.

Mantrus ar berz a reas e Kêr-Iz. An iliz ma prezegenne enni a voe buan re striz evit ar selaouerien, ha ret e voe digeri d'ezañ an iliz-veur. Ar bobl a-bez

a dride o welout ar manac'h bras gwisket e du o tont er gador-brezeg alaouret, uhel en nec'h, e-kreiz ar bannou sklerijenn skuilhet gant prenester ramzel ar groazenn. Mont a rae d'an dud evel eur c'hadour d'an enebourien, o skei taol war daol hag o c'hounit trec'h war drec'h, ha ne leze ganto nag ehan nag astal, hag e rankent plega hep kaout amzer da arvari na da soñjal. Eur marz e oa gwelout e zaoulagad o skedi en e zremm gastiz ha disliv, eun tan teñval o leski enno, ken na gave d'eoc'h e c'hellent furchal en hoc'h ene, da bulluc'ha betek ar strad anezañ pep breinadur. Hag evit e vouez, enni e oa ton ha galloud kement avel a c'houez. O skiltra a-wechou evel an avel sterenn, o yudal evel an avel walarn, o sarac'ha evel an avel gornog, o fraoñval evel an avel vervent, o c'houitellat evel an avel greisteiz, o trompilha evel an avel c'hevred, o c'houibana evel an avel reter, o sutal evel an avel viz, o krozal evel ar gorventenn, o safari evel ar reklom, o storlokat evel ar c'helc'houid, o sourral evel ar c'horwent, o vouskana evel an afrenn, hag o hiboudi evel an aezennig-vor a flour ar geotig hag an askol war an tuniennou-traez. Sevel ha diskenn a rae ar vouez-se dre an iliz-veur a-bez, ken na dregerne ganti pep bolz ha pep chapelig. Ha ken mat e ouie ar Sant dibab e gomzou ma 'z aent dres da galon ar re vras hag ar re vihan, ar re zesket hag ar re zizesk, an arc'heskob azezet war e dron kizellet hag ar vaouez paour en he sav a-dreñv eur piler.

Ar roue a voe laouen-holl o welout Gwenole o tistrei da Gêr-Iz. Meur a wech e voe galvet ar manac'h da vont d'ar c'hastell. Ha bep tro e veze Gralon souezet gant spered ha furnez e ofiser a wechall. Tamm-ha-tamm e teuas an daou zen d'en em welout aliesoc'h ha d'en em glevout gwelloc'h. Dre ma sante e nerz o vont dioutañ en doa ar roue muioc'h-mui ezomm da gaout skoazell ha sklerijenn. Boas e teuas a-nebeudou da lezel ar Sant da reiza pep tra en e lec'h. Ar Sant a voe a-benn ar fin ar gwir rener e Kerne, oc'h ober, o tizober hervez e c'hoant, hep gouzout da C'hralon zoken.

Re all a vije bet trelatet gant ar fouge hag o dije kollet o fenn. Gwenole a chomas eeun, leal hag izel a galon. Seul vui e kreske e c'halloud, seul vui e kreske e binijenn. Diwezat en noz, pe ne veze mui den war vale e kêr, mouget an holl c'houleier, ha trouz ebet ken nemet kerz landreant eur gedour pe garm eur martolod er pellder, e veze ar Sant war e zaoulin noaz en eun douribell e korn unan eus mogeriou uhela ar c'hastell, o pedi. Al loar, o sklerijenna an toennou hag ar mor, a splanne uhel en oabl, hag a ziskenne, hag e ruzie ar reter, hag e tec'he ar stered, hag e tinte a bep tu kleier ar manatiou e morlusenn ar beure. Atao edo ar Sant o pedi, o c'houlenn digant an Neñv diwall Kêr-Iz diouz pep droug.

## II

Eun abardaevez a viz ebrel e teuas er porz-mor eur vag souezus. Ar vartoloded, ar besketaerien, ar simidi a droe o fenn da sellout outi dre ma tremene kent adkregi gant o labour. An diaraog anezi a oa graet e furm eun alarc'h, hag an aros a oa stummet e-giz lost eun aerouant. Eur wern hepken a oa d'ezi,

a-istribilh outi eur pikol gouel ruz hag alaouret. Ar c'houc'h a oa kizellet-brao, ha graet e koad prizius. Ha prizius e oa danvez ar ouel, hag ar c'herdin a lintre evel arc'hant. Daoust da se, ne oa ket d'ezi doare eur vag eus ar re wella. Pounner e oa war an dour, ha penaos e c'helle mont gant an tamm gouel-se staget dievez war an delez vras, ne oa martolod ebet evit kompren. Mont a rae koulskoude. Riskla a rae gorrek, ken aes ha tra, dre douez al listri all, hag hep skoazell nikun e teuas da zouara a-hed ar saomaen.

Ne oa ket staget mat ar vag c'hoaz ma voe taolet eur skalierig eus kostez ar bourz, hag eun den a ziskennas d'an douar, daou vevel ouz e heul. O-zri e oant du o bleo ha kramennek liou o c'hroc'hen. O-zri e oant gwisket pinvidik. Hogen ar mestr a oa bras e vent, d'ezañ doare eun den a feson. Yaouank e oa, etre ugent ha tregont. Ha kaeroc'h paotr ne vije ket bet kavet e Kêr-Iz nag e Breiz a-bez: nerzus e gorf ha frammet-moan evelato, start ha skañv e izili, ledan e ziskoaz, sounn e benn, e zremm kenedus ha lorc'hus.

E Kêr-Iz evel e pep kêr, e veze bepred eur bern lakepoded vihan o c'hoari en abardaez. War gaeou ar porz-mor e lamment dreist ar c'herdin, e redent a-hed ar plenk, e pignent war ar barrikennou, hag ec'h en em silent aliesa ma c'hellent e bourz al listri. Ar re-se a oa digor atao o daoulagad, hag e ouient gwelloc'h eget ofiserien ar porz ano pep lestr a yae er-maez hag a zeue e-barz. Dare e oant atao ivez da vont en arbenn da bep diavaeziad a lakae e droad en douar, da ziskouez d'ezañ an hent ha da c'hounit evel-se eur gwennegig bennak.



Ne oa ket a-vec'h aet an estren yaouank diouz e vag ma kavas dirazañ eun dousen eus ar vugale-se, an eil o vounta egile ha pep hini o huchal kreñvoc'h eget e genseurt, tra ma weled a bep tu muioc'h o tont d'ar red. Kregi a reas e brec'h unan eta, hag o tistaga eur palvad pe zaou gant ar re all, o lakaas buan da gemer an tec'h. Neuze e c'hourc'hemennas beza kaset, heñ hag e vevelien, d'eun ostaleri.

Piou a chomas sabatuet avat, echu e dro gantañ hag ambrouget an denjentil betek ti an « Dañvad Glas », nemet ar c'hanfardig, pa zigoras e zourn da sellout ouz ar pezig-mouneiz a oa bet roet d'ezañ evit e boan. Rak e-lec'h eur gwenneg arem e welas eur pez aour ruz o skedi, seurt n'en doa gwelet biskoaz, rak e gerent a oa paour. Kenta menoz a zeuas e penn ar paotrig mat a oa distrei davet an estren da ziskulia d'ezañ e fazi. Neuze e soñjas e roje ar pez aour d'e vamm da lakaat en hec'h armel gant he gwenneien all etre al liñseriou. Neuze e prederias e kement tra a c'helljed kaout gant an aour-se. Gwaz a se d'ezañ e oa dres o tremen dirak stal eur pastezour. Ken brao e oa ar c'houignou hag ar madigou ma rankas mont da brena. E-pad an nozvez-se e voe klañv, hag ouspenn, gevier a gontas d'e vamm o tont diwezat d'ar gêr. Sed aze an taol fall kenta a reas an estren e Kêr-Iz. Ne voe ket an diweza.

Ne chomas ket pell an estren en ostaleri, rak antronoz e prenas eur maner er rann gaera eus kêr, etre ar c'hastell hag an iliz-veur. O veva er maner-se e oa eun intañvez koz, hag a baee gwall nebeut a dra d'ar perc'henn evit feurm an ti, hogos rivinet ma oa abaoe maro he fried. Mont a reas an estren yaouank war-eeun d'ar perc'henn, ha goulenn outañ pegement en doa c'hoant da werza e vaner.

« Da werza n'emañ ket », a respontas an den, souezet hag abafet eun tammig, « na da feurmi kennebeut. Dre druez ouz an intañvez kaez a zo o chom ennañ e lezan va maner ganti evit eur bennoz Doue, pe dost. Oc'h ober se ne ran nemet va dlead ».

« Ne ran forz eus ho tlead », eme an estren. « An ti-se am eus dibabet hag an ti-se am bo. Me a ginnig d'eoc'h kant mil lur aour ruz evitañ, da veza paeet d'eoc'h a-raok an noz mar kirit ».

An den a derme atao. Hogen meneg an aour ruz en doa hilliget iskis e galon.

« Ma », emezañ a-benn ar fin, « n'emañ ket ken brao ar stal ganin ha ma oa gwechall. Hag eun tiad bugale am eus da sevel. Evel-se ra vo graet hervez ho koulenn. Prometit d'in hepken ne vo ket klasket trabas ouz an itron goz ».

Hag an estren raktal d'ar maner.

Spontet e voe an intañvez, evel ma c'hellit kredi, o klevout e rankje diloja ha prim. Seurt tra ne oa c'hoarvezet biskoaz e Kêr-Iz, ha ne oa lezenn ebet da virout ouz eur perc'henn da gemer e di pa gare. Ouspenn se, ne voe ket pell an estren da zont a-benn eus matez an itron. Eur vozad peziou aour ruz hag eun diamant da lakaat en he bleo, ha kuit ez ae gant he mestrez koz hanter ziskiantet, en eur gana meuleudi an aotrou yaouank « seven ha koant » en doa o lakaet er-maez « en eun doare ken dereat ».

Eus bourz ar vag e voe degaset d'an ti a bep seurt traou prizius : arrebeuri skultet-flour, delwennou marmor, maen-jad hag olifant, irc'hier ha kasedou enskantet a vraoigou, panellou livet ha lakennet, andorennou sebezus, pallennou ha tammou gloan, seiz ha voulouz a bep liou, skeudennou espar livet ha broudet



enno, klezeier ha kontilli iskis o neuz, holl draou dianav e Breiz, dastumet hep mar er broiou hag en inizi tramor. Ha prenet e voe ouspenn gant an estren peadra da beuranneza e vaner : ar pep kaera eus pep tra, paeet rik war an taol. Ha kerc'het e voe mevelien, kilvizien, liverien, pallennerien da zont da lalien, bourat en ti. Da bep unan e veze roet eur pez aour ruz da c'hopr bemdez, ken na savas helebini etre micherourien gêr, c'hoant d'ezo holl gwerza o labour ken uhel briz. An estren avat ne vire nemet ar re a blije d'ezañ, ha na oant ket atao ar re wella nag ar re onesta. Fallimplij a raent peurliesa an aour gounezet ken buan. Evit ar wech kenta abaoe meur a vloavez, e voe dihunet kêriz Iz e-kreiz an noz gant garmou mezvierien.

A-dal da vaner an estren, en eur maner pinvidik all, e oa eun ofiser bras o chom gant e wreg. Eur vaouez vat e oa houmañ, nemet eur penn avel, bevaouez vat e oa houmañ, nemet eur penn avel, bepred savet he fri da c'houzout pez a c'hoarveze, ha pa ne c'hoarveze netra, da c'houzout pez na c'hoarveze ket. Adalek an deiz ma teuas an estren yaouank, e vanas hiroc'h eget boaz o wriat e-tal he frenestr, he sellou o vont hag o tont, eus beg he nadoz da di hec'h amezeg. Kement den a yae e-barz, kement den a zeue er-maez a veze gwelet ganti. An distera trouz, eun nor o storlokat pe eur stalaf o tigeri, he lakae da sevel he fenn. Ha d'an noz he doa kement a nevezintiou da zisplega d'he fried, ma vennas ar paour kaez den dont bouzar gant he ranerez.

Gruzwenn (evel-se oa ano ar vaouez) ne bade ken gant ar c'hoant da vont e maner hec'h amezeg da welout penaos e oa bet kempennet gantañ. Terri a rae penn he fried evit ma raje anaoudegez gant an

estren. He fried, hag a oa fur, a responte ne oa ezomm ebet. « N'eus nemet trubuilh da gaout », emezañ, « oc'h emellout e traou an amezeien ».

An itron, feuket, a furchas en he spered da gavout eun tu da zisoc'h gant he froudenn. Eun nozvez eta, hep gouzout da zen, ez eas d'ar prenestr hag e taolas er-maez eur veskenn arc'hant, en doare ma kouezas e liorz an amezeg. Ha hi ha mont antronoz da skei war dor ar maner en tu all d'ar straed, ha da c'houlenn ha kavet e oa bet eur veskenn bet stlapet el liorz, emezi, gant ar vugale. Ruzia a rae en eur gonta an istor-se d'ar porzier, rak eviti da veza hir he zeod, ne oa ket kustum da liva gevier.

Gwelloc'h c'hoaz ez en em gavas gant he zaol eget n'he dije kredet. D'an ampoent dres ma edo e toull an nor e tremenas mestr an ti dre eno. O welout eun itron gaer, e teuas raktal daveti, hag o stoui dirazi, he fedas da zont e-barz, tra ma vije e vevelien o klask ar veskenn dianket. Ne voe ket ret he fedi eun eil gwech. An den yaouank he lakaas da ober tro ar saliou hag al liorzou. Ha kredit ne oa ket daoulagad Gruzwenn en he godell. Pa voe kavet ar veskenn ha degaset en-dro d'he ferc'hennez, houmañ a drugarekaas an estren, hag a yeas betek goulenn outañ e ano, ken hegarat e oa bet. Respontet e voe d'ezi: Abred, mab roue ar Mervent.

Bezit asur ne viras ket Gruzwenn ar c'helou eviti hec'h-unan. N'eo ket hepken he fried, hogen he c'herent hag he holl anaoudegeziou a glevas, ha da heul an hanter eus tud Kêr-Iz. Brud an estren a redas eus an eil penn da gêr d'egile. N'en doa c'hoaz graet netra, lavaret netra, hag an holl a gomze anezañ.

Petra a voe neuze pa 'z eas e-mesk an dud! Ar sizun war-lerc'h, e voe pedet Abred gant Gruzwenn hag he fried da zont da goania gant eun nebeut keneiled. Dont a reas, gwisket e dilhad eeun-meurbet, ha graet ken mat koulskoude diouz e vent ma ne oa ket bet gwelet o far gant nikun. Dioustu e plijas d'an holl. C'hoant a oa d'ezañ, evit doare, dont da veza mignon gant pep unan. Pez na oa ket diaes, rak pep unan en doa c'hoant da veza mignon gantañ.

A-benn eur miz e oa bet pedet Abred e ti kement den uhel a oa e Kêr-Iz. Hag a-benn eur miz, siouaz, e oa bet lakaet mesk gantañ en holl speredou.

Eun den helavar e oa an Abred-se. N'eo ket kaozeal hepken a ouie ober, hogen kaozeal hervez giz ne vern piou en em gave gantañ, c'houeza e fouge, atiza e c'hoant, ha floura e galon.

D'ar binvidien e lavare: « Arc'hant e-leiz a zo galloud, hag arc'hant a zo galloud. Seul c'halloudusoc'h e viot, seul ouestoc'h a se e viot da servija ho roue hag ho pro. Arabat d'eoc'h avat forani hoc'h arc'hant evel ma rit, o rei d'ar beorien ha d'ar vevelien. Ar re-se n'o deus ket ezomm eus arc'hant. An arc'hant a gar an dud uhel hag a ya dalc'hmat davet an dud uhel. Arabat hen dispign en aner ! »

D'ar beorien e lavare: « Perak oc'h-c'houi peorien ? Daoust ha n'oc'h ket kement hag an holl binvidien-se a gav d'ezo ez int sent ha santezed p'o devez lakaet eur gwenneg e palv ho tourn ? Petra a reont koulskoude, nemet resteurel d'eoc'h eun darn vihan eus ar pez o deus laeret diganeoc'h ? Rak kement tra o deus a zo laeret, laeret diwar ho labour hag ho poan, paour kaez reuzeudien sot ma 'z oc'h !»

Lavarout a rae d'ar varc'hadourien: « Tud evel-doc'h eo a ra braster ha pinvidigez Kêr-Iz. Hag

evelato, war a welan, oc'h disprizet gant an noblañsou-se n'o deus bet da ober ken nemet dont war an douar da c'hourc'hemenn war ar re all. Atao e rankit plega dirazo, hag ho kwragez ne gredont ket beza gwisket ken kaer hag o gwragez. Perak ivez oc'h laouen gant eur gounid ken bihan ? Perak e werzit danvez mat eur priz dister d'eur bern genaoueien a c'hell paea ker danvez fall, divarrek ma ' z int da varn talvoudegez ar varc'hadourez a brenont ? Ha mar dint rivinet a-benn ar fin, o arc'hant a vo aet en ho kodellou hag en hoc'h irc'hier-c'houi, ha c'houi eo a vo ar vistri ! »

Lavarout a rae d'an dud yaouank : « Penaos e c'hellit chom atao stag ouz ho kerent ? Ar re-se, hag a zeu bremañ da ober al lezenn d'eoc'h, ha da zifenn ouzoc'h a bep seurt traou, ne dint ket bet bepred ken fur ha ma karfent ho lakaat da gredi. Kemeret o deus o ebad en amzer o yaouankiz. Ma ! Grit evelto ! Na rit forz ebet eus o aliou nag eus o rebechou ! An amzer a nij buan, ha ne viot ket yaouank da viken ! »

D'ar gerent, avat, e komze evel-hen : « Kalz a boan a lakait da sevel bugale ha na vezint ket marteze gwall anaoudek en ho keñver. N'eo ket difennet d'eoc'h, a dra sur, kaout eun tamm ehan eur wech ar mare. N'eo ket pa viot deut war an oad e vo poent klask ar blijadur. N'ho pet ket aon eta da denna ho mad eus ar vuhez pa c'hellit. Trubuilh a-walc'h ho pezo atao evel-se ».

Hag e lavare d'ar re goz : « Ne welit ket ho pugale hag ho pugale-vihan, ho nized hag ho nizezed, oc'h ober van da garout ha da zouja ac'hanoc'h ? O c'harantez avat a zo karantez ouz ho yalc'h, hag o doujañs a zo doujañs ouz ho tamm peadra. En deiz ma varvot, ma skuilhont daerou, ne vo ket daerou a c'hlac'har, va c'hredit : daerou a levenez, ne lavaran ket. Gwir eo ez eo fall ho yec'hed, ha n'oc'h mui ken nerzus ha ma ' z oc'h bet. Met eun nerz dispar a zo ganeoc'h : nerz an arc'hant, hag a zo dreist da nerz ar c'horf. Hastit afo kutuilh frouez ar vuhez, araok beza kutuilhet d'ho tro ».

Hag evel-se da bep den. Pez a oa souezusoc'h, ne gave morse nikun prest da enebi outañ. Ha pa glaske unan bennak diarbenn e lavarou, a hanter ne oa ken, evel unan a zispleg eur gentel hep soñjal eur ger eus ar pez a lavar. Dizoloet en doa an tu da c'hounit ar speredou : brouda ar warizi. Rak mab-den, evitañ da veza mat, evel ma veze tud Kêr-Iz, a zo bepred naer-wiber ar warizi o kousket en e vruched, dare da zihuna kentiz ha ma vez hilliget.

Tud an noblañs, tud ar bobl a oa deut da sellout ouz Abred evel ouz eur skouer a furnez hag a vadelez. Ar merc'hed dreist-holl, aes eo kompren, ar re yaouank, ar re goz, ar re da zimezi, ar re zimezet, ha muioc'h c'hoaz ar re na oant mui da zimezi, a oa holl pitilh gantañ.

## III

Ne ouzon ket tre petra a vije c'hoarvezet ma vije bet Gwenole e Kêr-Iz. Kredi a ran en dije buan c'houeset eun dra bennak, ha kaset kuit Abred primoc'h eget ma oa deut.

Hogen d'ar mare-se edo aet ar Sant da Naoned da skoulma eun emgleo gant tiern ar vro-se, ha ran-

ket en doa chom eno pelloc'h eget ma kare. Lezet en doa e Kêr-Iz tud karget da skriva d'ezañ bemdez dre ar munud kement tra a zegoueze. An dud-se, siouaz, evel an holl dud a ra ar vicher-se, a dremene o amzer o spia war ar re vat, hag a-boan ma klaskent gouzout pez a rae ar re fall. Ne oant ket gwall fin, marteze, pe Abred a oa finoc'h egeto.

Ouspenn daou viz a oa tremenet pa voe meneget ano an estren evit ar wech kenta en eul lizer kaset da Wenole. Konta a raed d'ezañ penaos en doa graet eun tantad bras war ar voger a-hed ar mor, ha da heul stlapet peziou aour ruz a-vozadou e-metou an engroez, ha kement o doa an dud en em vountet hag en em hortet an eil egile, ma oa bet kouezet tri anezo en dour ha beuzet. Ar manac'h a skrabas e benn. Seurt dizurz ne c'helled ket gouzañv e Kêr-Iz. A drugarez Doue, kent eur sizun e kemerje hent an distro.

An avel a c'houeze eus ar c'hornog, hag e tostae ar Sant ouz Kêr-Iz, e sioulder an abardaez. Hervez e voaz e oa e-unan-penn, pe goulz, pa ne oa hini ebet war e dro nemet ar mul a oa dindanañ. Kompez e oa an hent, netra nemet broenn ha braoz o kreski er paludou ec'hon en em astenne dirazañ, hep ti na gwezenn na bod-spern da guzat an oabl steredek a flammine a bep tu a-us d'e benn. E oa ar Sant o soñjal e splannder kevrinus ar grouadelez, pa welas trumm diskouarn e loen o finval. Hogozik raktal e klevas eun hiboud o sevel, tra ma luc'he, eeun dirazañ, eur bern gouleier. N'en devoe ket pell da c'hortoz, rak ar gouleier a zerede a-benn-herr davetañ, hag e kreske an trouz: paoaterez kezeg, fraoñv rodou



ha safar moueziou drant. A-boan m'en devoe amzer da zegas e vul eun tammig war gostez an hent, ma tremene e-biou d'ezañ eur bagad marc'hegourien, etivi-goulaoui en o dourn, hag eun dek bennak a girri karget a yaouankizou o c'hoarzin hag o kana a-leiz o c'horzailhenn. Eur vunutenn goude e oant pell, ken prim e taoulamment. An den-Doue, sabatuet, n'en doa gallet gwelout spis hini ebet anezo, nemet unan, eur paotr mentek en e sav war skaoñ eur c'harr, o vlenia ar c'hezeg, fero e zaoulagad, hag e bennad bleo du o nijal a-fuilh en avel.

Gwenole a oa bet e venoz tremen an nozvez en eur manati war ar maez. Rak serret e veze dorojou Kêr-Iz da serr-noz, ha ne vezent digoret nemet da darz an deiz. Degouezet eno, e skoas war stalaf ar porzier, evel kustum. Skei a reas eur wech, diou wech, ha ne zeuas den. Skei a reas teir gwech, peder gwech, pemp gwech... Goude eur pennad hir, e klevas eun dorikell o wigourat, hag eur vouez, a-dreñv kaeliou houarn, o hiboudi :

« Piou ' zo aze ? »

Ar Sant a zistagas a vouez uhel e ano. An nor neuze a voe damzigoret goustad, hag ar porzier, e zremm spouronet melenet gant eur gantol vihan a zouge en e zourn, a reas d'ezañ dont e-barz gant e vul, o vorailha an nor gant evez war o lec'h.

« O tad », emezañ, « kredet hoc'h eus dont hoc'h-unan-penn dre an noz ! »

Hag evel ma c'houlenne Gwenole outañ, rust a-walc'h, perak e oa spontet, e kontas ar porzier d'ezañ penaos e oa bet taget ar manati en nozvez a-raok gant eur bagad laeron, o doa klasket lakaat an tan ha bruzunet prenester ar chapel.

« Al livastred », emezañ, « a zeu amañ eus Kêr-Iz goude kuz-heol, bremañ ma chom an dorojou atao digor... »

« Digor ! » eme ar Sant. Hag e kendalc'has raktal : « Mont a ran war-eeun da Gêr-Iz ».

Fellout a rae d'ar porzier herzel. En aner. Ret e voe d'ezañ damzigeri e zor a-nevez, ha lezel an den santel da vont kuit, war e droad ar wech-mañ.

Gwir en doa lavaret porzier ar manati. Digor-bras edo an nor ma tremenas Gwenole drezi, hep soudard ebet da ober ged. Amañ hag ahont e lugerne prenester an tiez, pez na vije ket bet gwelet daou viz a-raok. Strolladou tud a yae dre ar straedou, lod o trabidella war o diouhar. A-daol-trumm e teuas eun dra bennak da goueza dirak ar Sant. Eur vaouez e oa. Eur gwaz a zeue d'he heul, hag a daoliou treid e klaskas he lakaat da sevel. Gwenole a dostaas. Ar vaouez avat a savas, ha gant eur c'hoarz euzus ez eas pelloc'h.

Ar Sant a gerzas buanoc'h, mall gantañ tizout kastell ar roue. A bep tu ne gleved nemet huchadennou ha kanaouennou hudur, trouz rendaelou ha leñvou bugale. Eur martolod yaouank, mezo-dall, a oa o vlejal e-kreiz ar straed, a sakreas evel eun diaoul o welout sae ar manac'h.

Distro ha teñval e save ar c'hastell, e-giz eun enezennad peoc'h ha skeud a-douez ar chołori hag ar gouleier. Gedour ebet ne oa ouz troad an diri-maen bras, gedour ebet uheloc'h, nag uheloc'h kennebeut. Dirak an nor veur hepken e oa eun toullad soudarded o kousket, o zogou-houarn, o goafiou hag o c'hlezeier a-skign tro-war-dro.

Ar Sant a grogas garo en unan eus ar gouskerien



hag a hejas anezañ dre an diskoaz. Ar paotr a zigoras eul lagad, a reas eun oc'hadenn, hag a gouezas adarre. Flaer ar gwin-ardant a oa gant e alan. Gwenole a stampas dreist ar c'horfou astennet hag a yeas raktal d'e gambrig.

E-keit-se e oa al levenez o ren e maner Abred. Distro e oa ar c'hirri hag ar mirc'hed eus ar valea-denn-noz, hag an dud yaouank aet da fiskoania. Ne oa ket eur prenestr en ti hep goulou, hag al liorzou a oa eur marz o gwelout, leterniou e-leiz, a bep liou hag a bep stumm a-ispilh ouz ar skourrou, oc'h alaouri deliou ar gwez hag ivez dour ar feuteuniou, ar stivellou, ar beoliou, an oglennou, hag o vevaat an delwennou a astenne o divrec'h e korn pep alez. War al lenn a oa bet kleuzet el liorz vrasa e oa bagouigou skañv arc'hantet o tremen-distremen, en eur skigna hag en eur vruzuna a bep tu ar sklerijenn ledan taolet en dour gant eun tour-tan a save e-kreiz, ouz ar beg anezañ eur skeudenn aour ruz, skeudenn eun aerouant askellek hag a hañvale c'hoarzin gant ar skleuriou o c'hournijal war e zremm.

Kirri a zeue dibaouez hag a chome a-sav dirak ar maner, uhelidi, ofiserien, aotrounez hag itronezed o tiskenn diouto, tud kouviet gant Abred d'ar gouel-noz. Degemeret e vezent gant mestr an ti, hag a weled, gwisket e voulouz du, en nec'h d'ar skalierou, o saludi hegarat pep unan. Da servijerien en doa gopret Abred kaera paotred ha plac'hed ar vro, hag ar re-se a ambrouge ar gouvidi d'ar saliou pe d'al liorzou, o rei d'ezo pep tra hervez o c'hoant. En tu-mañ e c'helled koania, en tu-se e c'helled c'hoari, en tu-hont e c'helled dañsal. Gwella biniaouerien Gerne a oa bet galvet, gwella telennerien ha kanerien Breiz

a-bez. A bep korn e save bommou kan, bommou sonerez ha c'hoarzadennou lirzin. Hag ouspenn c'houez vat ar bleuniou e veze sparfet gant flec'h vihan dre-holl frondou prizius deut dre vor eus ar Reter.

Edo Gruzwenn, eul lichouzenn douet anezi, o tebri frouez, kouignou ha madigou kement ha ma c'helle karga, hep ehana koulskoude da gaozeal.

« Biskoaz », emezi evit ar c'hantvet gwech en nozvez-se, « n'eus bet gwelet kaeroc'h gouel e Kêr-Iz. Hor mignon Abred n'en deus ket e bar da zivorfila an dud. An holl a zo bet gounezet gantañ tamm-ha-tamm, betek ar re uhela. Nann, ... unan a vank c'hoaz ... »

D'an ampoent edo Abred en he c'hichen, o komz gant eur barner-meur, hag o proui d'ezañ ne dalveze da netra beza onest, « rak ne vern penaos », emezañ, « n'oc'h ket evit gouzout petra 'zo mat ha petra 'zo fall. Evel-se, n'hellit ket fazia muioc'h o lakaat ar gwir diouz tu an hini ho pae ar gwella eget pa rit a-hend-all ».

O klevout komzou diweza Gruzwenn, Abred a savas e benn hag a c'houlennas :

« Unan a vank c'hoaz, emezoc'h ? Me a gave d'in e oa amañ kement den uhel a zo e Kêr-Iz ».

Gruzwenn a zirollas da c'hoarzin, o lavarout :

« An hini a vank ne zeuio ket, ha pedet hag aspedet e vefe ganeoc'h ».

« Klaoustre e teuio », eme Abred.

« Klaoustre ne zeuio ket », a respontas Gruzwenn.

« Kant mil lur aour ruz d'eoc'h ma n'hellan ket lakaat hennez da zont amañ pa gerot ! »

« Ma », eme C'hruzwenn, « tonket eo ! Hag eur bloavez a roan d'eoc'h da zont a-benn. N'eo ket hennez avat a ranker lavarout, nemet hounnez ».

« Seul aesoc'h a se ne vo ken. Pe ano he deus ? »

« Dahud, merc'h ar roue Gralon ».



## IV

An aour ruz a rede, an aour ruz a ruilhe, an aour ruz a drote, a biltrote, a lamme, a zaoulamme, a bevarlamme dre Gêr-Iz, o stleja d'e heul, n'eo ket an eürusted hag ar binvidigez, hogen ar gwalleur hag ar rivin. Eur perz mantrus a oa gant an aour-se : neb a zeue da veza perc'henn d'ezañ a golle peurliesa ar skiant, ha n'en doa mui c'hoant ebet nemet da seveni kement froudenn diroll a dreuze e empenn. Gwasoc'h c'hoaz, debron a groge ennañ da berc'henna muioc'h, ha n'eus ket a viloni n'en dije ket graet goude da dizout ar pal-se.

« Aotrou Doue », a lavare Gwenole en e bedennou, « eur gwir gleñved-red a zo kouezet war Gêr-Iz. Degasit d'in ho skoazell avat, hag e tiarbennin ar walenn, rak tud ar vro-mañ, evito da veza diheñchet gant Satan, a gar ac'hanoc'h hag a zouj ac'hanoc'h atao e doun o c'halon ».

Kenta tra a reas ar Sant a voe boda kuzulierien ar roue. Holl e oant tud deut war an oad, barnerien hag ofiserien goz, brudet evit o onestiz kenkoulz hag o ampartiz. Dont a rejont da azeza ouz an daol hir e Kambr ar C'huzul, hag eno, evel boaz, kroaziet ganto o daouarn dirak o baro hir gwenn, damserret o daoulagad, e selaoujont.

Ar manac'h, e penn uhela an daol, a savas hag a gomzas evel-hen :

« Aotrounez, abaoe m'oun distro em eus kavet e oa bet kemmet meur a dra e kêr ar roue Gralon. Gouzout a rit moarvat gwelloc'h egedoun ar pez a zo c'hoarvezet. Lavarit d'in eta, m'ho ped, petra 'zo nevez e Kêr-Iz ».

Ar guzulierien a davas, evel bepred, hag a chomas difinv-kaer, evel ma n'o dije ket klevet.

« Lavarit d'in », eme ar Sant adarre, « petra 'zo nevez e Kêr-Iz, ma 'z eo ken foll ar yaouankiz ! »

Ar guzulierien a hejas o fenn en dro-mañ.

« Ha ne gav ket d'eoc'h », eme ar Sant, « ez eus bet kemmet meur a dra abaoe donedigez an estren yaouank, an Abred-se, mab Roue ar Mervent, war a lavar ? »

Ar guzulierien a chome atao mut.

« Gwionvarc'h, c'houi an hini kosa, roit d'in, m'ho ped, hoc'h ali ».

« Roet en deus labour d'ar vicherourien » eme Wionvarc'h.

« Roald, c'houi an eil kosa, roit d'in hoc'h ali, m'ho ped ».

« Lakaet en deus ar genwerz da vont en-dro », eme Roald.

« Karadog, c'houi an trede, roit d'in hoc'h ali ».

« Diskouezet en deus d'imp arzou nevez », eme Garadog.

« Iglur, c'houi ar pevare, hoc'h ali mar plij ».

« Vad a ra d'ar beorien », eme Iglur.

Hag evel-se penn-da-benn. Pep unan a veulas hag a ganmeulas Abred.

Ar Sant a vanas dilavar d'e dro, sebezet hag enkrezet gant dallentez ar re-se, a oa bet koulskoude dibabet e-touez ar re fura, ar re leala, ar re ouizieka.



Soubla a reas e benn, o pedi, evel ma rae seul wech ma oa dare da vont e kounnar. Pez a lavaras neuze a voe disheñvel-krenn diouz pez a oa bet mennet da lavarout :

« Aotrounez », emezañ, « kredi a ran hoc'h eus displeget d'in ho menoz eeun ha dibleg. Evit bremañ n'em eus ken ezomm eus hoc'h aliou talvoudus. Kenavo eta. Va digarezit evit an amzer hoc'h eus kollet ganin er beure-mañ ».

Aet kuit ar guzulierien, e chomas ar Sant pell amzer azezet en e gador ouz penn an daol, e-unan-penn er sal divent.

« Va Doue », emezañ en diwez, « muioc'h em bo c'hoaz d'ho pedi eget na grede d'in ».

## V

Brallet o doa ar c'hleier a c'halve an dud d'an oferenn, ha leun e oa pell 'zo an iliz-veur. Evit ar wech kenta abaoe tri miz ma oa deut en-dro, e tlee ar manac'h Gwenole ober eur brezegenn, ha kerkent ha ma oa bet digoret doriou an iliz, abred diouz ar beure, e oa bet tud eno o c'hortoz an oferenn-bred, aon ganto da chom er-maez o tont diwezatoc'h.

E-pad an tri miz-se e oa bet ar Sant o labourat kalet. Bodet en doa en-dro d'ezañ ar re a oa manet digailhar, eeun hag onest evel gwechall. D'ar re-se, hag a oa tost da fallgaloni, en doa roet kalon adarre. Neuze e oa aet d'ar re a oa bet hanter gailharet hepken, dre leziregez-spered ha dre zievezded kentoc'h eget dre fallagriez. Darn a oa deut mez

d'ezo eus ar pez o doa graet. Darn a oa distroet da Zoue o soñjal e oant aet eun tammig re bell war hent an ifern. Ha darn o doa bet keuz e gwirionez d'o fec'hedou.

Tenn e oa ar stourm daoust da se. Stank e oa ar re o doa kollet da vat pep stur, ha na oa mui o holl soñjou nemet e madou an douar hag er plijadureziou difennet. Niverus e oa ivez ar re a oa bet feuket gant ar manac'h, ar re a vage kasoni outañ war zigarez pe zigarez, ar re o dije karet terri e reolennou ha ren ar vro en e lec'h. Hag an aour ruz a oa atao kreñv e c'halloud war ar beorien hag ar binvidien kemend-all.

En aner en doa Gwenole klasket kas an estren kuit. Hemañ en dije bet re a zifennourien, hag ouspenn, kavout abeg ennañ ne oa ket aes. Pez a rae ne oa ket a-enep lezenn ar vro. Ha fin a-walc'h e oa da dremen hep rei ar skouer fall. Gwelet e veze bep sul o tarempredi an ilizou, o heulia ken devot ha tra an ofis. Dalc'hmat e komze eus ar renerien, hag eus Gwenole dreist-holl, leun a zoujañs. Dre zindan eo e skoe e daoliou, o lezel eur ger binimus da goueza amañ hag ahont, hep ober van. Gant ar gerse avat e ouie lemma ar c'hoantegeziou, atiza ar gwariziou, brouda ar youlou-fall, evel ma vez pistriet eur werennad dour gant eul lommig kontamm hepken.

Bez ' edo Abred en iliz-veur, er renk kenta e-touez an uhelidi, dare da selaou prezegenn ar manac'h. Aes merzout ne oa mui kêriz Iz ar Gristenien vat e oant bet c'houec'h miz a-raok diouz ar boubouerez a save eus o mesk : tud o kuzulikat hag o tamc'hoarzin etrezo e-lec'h pedi.

Kana a rejont koulskoude a-greiz o c'halon pa voe



poent kana, ha pa bignas Gwenole er gador edont holl dilavar. Ar Sant a oa dislivoc'h e zremm eget boaz, skuisoc'h gant ar binijenn, ha flammou a lintre skeduskoc'h eget biskoaz en e zaoulagad du. Boulc'ha a rae soc'h eget biskoaz en e zaoulagad du. Boulc'ha a rae en devez-se ar stourm bras, ar stourm ouz ar bec'herien aheurtet, ar re a oa bet douget hogos en tu all da bep silvidigez. Biskoaz ivez ne oa bet ken helavar e gomz, ken fromus e c'halvadenn, ken esmaeüs e erbedenn d'ar bobl gristen ha digristen dastumet dirazañ. Liva a reas da gêriz Iz o stad gwechall, hag o stad bremañ, o c'houlenn outo pegoulz oant bet eüsa ha peoc'husa. Liva a reas d'ezo ar Baradoz, gopr ar re vat, hag an Ifern, kastiz an dorfedourien. Liva a reas d'ezo galloud milliget an aour, ha penaos e vez dispennet ha drailhet gantañ an ene, evel koar o teuzi en tan. Ken na voent bamet ha spontet tro-ha-tro. Da heul e brezegenn e oa meur a hini beuzet en e zaerou. Hogen Abred a dridas gant al levenez o spurmanta ivez hini pe hini o vousc'hoarzin goapaus.

Echu e oa an oferenn, hag an dud a yae goustad er-maez eus an iliz, pa verzas Abred an holl o trei o fenn etrezek skalier pondalez ar chantele. Sellout a reas, ha setu ma welas eur plac'h gwisket e gwenn o tiskenn. Melen e oa he bleo, glas he daoulagad. Kenedus e oa evel eur santez, koant, yaouankik ha dinamm. « Dahud ! » a lavared en eun hiboud.

En eun taol e soñjas an estren er glaoustre en doa lakaet en nozvez c'houel-se en e di. Ar briñsez a ranke tremen dirazañ. E-lec'h kila gant doujañs evel ar re all d'he lezel da vont e-biou, e chomas Abred en e sav, kroaziet e zivrec'h ouz he gortoz, ha pa voe tost ar plac'h e saludas anezi, o soubla hogos betek an douar. Tremen a reas Dahud hep ober van, hep teurel eur sell hepken davetañ.

## VI

Feuket ha fuloret e vanas Abred o sellout ouz ar briñsez o vont kuit. Biskoaz en e vuhez ne oa bet eur plac'h dizeblant en e geñver. Hag amañ, dismegañset ha mezekaet e oa bet dirak an holl, pa grede d'ezañ n'en doa nemet en em ziskouez evit trec'hi. Ar wech kenta e oa d'ezañ, abaoe m'edo e Kêr-Iz, beza displijet gant eun dra bennak.

Divinout a rae ne oa ket ar manac'h a vije an tenna da ziskar, hogen ar plac'hig-se, ken dister ha ken bihanik. Hag eur c'hoant direiz a save ennañ war eun dro d'he diskar, d'he redia da ruilha evel ar re all e-kreiz ar fank.

Nebeut e kouskas Abred en nozvez-se, hag heñ o klask ijina en e spered eur strobinell bennak da baka Dahud. Gouel a oa en e vaner adarre. Hogen n'en em ziskouezas ket, ha kas a reas e holl vevelien diouz e gambr. Trouz ar ganiri hag ar sonerez, o sevel betek ennañ, klozet warnañ an doriou hag ar prenester koulskoude, e lakae da vont e gouez. A-wechou en em astenne war e wele, o sanka e benn etre diou blueg. A-wechou ez ae dre ar gambr evel eun diskiant. En nozvez-se e ouezas petra eo gouzañv.

Ne oa ket den avat da goll e benn e-pad hir amzer. Kerkent hag antronoz en doa kavet tu da gas eul lizer d'ar briñsez, o c'houlenn pardon evit ar pez en doa graet en iliz: « Mezevellet », a skrive, « e oan bet gant ho kened, ha ne ouien mui petra a raen na pelec'h edon. Merkit d'in hepken pez a rankan ober da c'hounit ho trugarez, hag hen ober a rin, ne vern petra e vefe ».



Unan eus mitizien ar briñsez, a veze graet al lez d'ezi gant unan eus mevelien Abred, a voe karget da gas eul lizer d'he mestrez. Paeet mat e voe evit he foan. Al louarn fin a c'hortoze eur respont, ne vern pe hini. Rak eur plac'h, pa respont, n'eus forz pegen dihegarat, hen gouzout a rae, ez eus tu d'en em glevout ganti en diwez.

Respont ebet ne zeuas. Ar vatez, en eur leñva, a gontas da Abred penaos he doa he mestrez kemeret al lizer hep ranna grik, ha ne ouie ket petra he doa graet gantañ. « Ha komzet em eus outi diwar ho penn », emezi, « ha lavaret d'ezi pegen mat eo ho kalon, pegen largentezus oc'h e-keñver pep unan, pegen eürus omp e Kêr-Iz abaoe m'oc'h deut. Met graet he deus evel pa n'he dije ket klevet ».

Kaset e voe ar vatez kuit ha klasket doareou all da zont a-benn eus Dahud. Itronezed, dimezelled, ha betek darn eus kuzulierien ar roue a voe dileuret daveti, holl en aner. « M'en deus an denjentil-se », a lavaras Dahud eur wech, « kement a c'hoant da blijout d'in, ra'z aio kuit ac'halen betek penn pella an douar ».

Neuze eo e tarzas e spered Abred eur menoz diaoulek da goll merc'h ar roue Gralon. O kuzat e doun e galon e gounnar hag e enkrez, e tiskouezas adarre digalon e gounnar hag e enkrez, e tiskouezas adarre di-rak an dud eun dremm laouen ha dibreder. E vaner, a oa bet serret e-pad eur pennad gwasoc'h eget eur gouent, a voe digoret a-nevez, hag a zassonas eur wech c'hoaz gant c'hoarzadennou ar yaouankiz. Eur wech c'hoaz e voe graet goueliou ken brao ha diagent, pe bravoc'h marteze. Eur wech c'hoaz e tingeltas hag e stirlinkas an aour ruz e palvou hag e godellou kêriz Iz. Ha spontusoc'h eget biskoaz e kreskas an diroll.

Lakaet en doa Abred en e venoz dont da roue war Gêr-Iz.

Diwar an deiz-se e stourmas Gwenole evel eun den hag a glaskfe enebi ouz al lano. Tamm-ha-tamm e welas o vont da get kement harz en doa savet, evel kaeouigou traez o tizac'ha trumm er mor. Tamm-ha-tamm e voe dilezet gant ar re en doa fiziet enno, tra ma hardisae bemdez ar re zrouk. Nag al labour, nag ar pedennou, nag ar binijenn ne oant evit trec'hi war veli vurzudus an aour ruz ha war c'halloud ar skouer fall. Pa veze graet eur reolenn, dioustu e veze torret. Pa veze roet eun urz, an dud a rae an neuz da blega, ha ne sentent ket. Pa veze graet enklask e lec'h pe lec'h da c'houzout ar wirionez diwar-benn tra pe dra, ne gleved a-berz pep unan nemet gevier, ha penaos lakaat al lezenn da ren, peogwir ne veze mui doujet gant ar re end-eeun a oa o dlead he seveni, peogwir e oa ar vreinadurez ar vrasa e-touez ar varnerien, an archerien, an dud e karg ?

An dud onest, an dud vat a stagas neuze da vont kuit a-nebeudou. Gwenole ne glaskas ket mirout. Mont a raent, diouz an noz peurliesa, o zammig pea-dra sammet war eur c'harr bihan a sachent ouz o heul, evel ma 'z eer kuit dirak eur vosenn pe dirak eun alouber. Ar manatiou hag ar c'houentou a voe dilezet, ha troet raktal e c'hoarivaou hag e korollvaou gant al livastred a rae o mistri e kêr. En diskar-amzer-se e kollas Kêr-Iz ar pep gwella eus he zud, hag a yeas da bobla kêriou all Kerne, hag ouspenn broiou Leon, Treger ha Gwened.

Yen-spontus e voe ar goañv. Den avat e kêr ne rae van. Aour e-leiz a oa da brena boued ha died ha keuneud ha dilhad tomm. Goueliou ha festou a oa



bemdez ha bemnoz, ha tud 'zo na zivezvjont ket e-pad tri ha pevar miz. Da noz Nedeleg ne deas hogo zik den da oferenn ar pelgent. Abred n'en doa mui ezomm da ober e santig bremañ. En nozvez-se e voe graet gouel en eur palez skourn savet e liorzou e vaner, e leuriou, e vogeriou, e skalierou treuzwelus sklerijennet a bep tu.

N'heller ket displega niver al laeroñsiou a voe graet e Kêr-Iz er goañvez-se. Na kennebeut niver an dud a voe gloazet ha lazet oc'h en em ganna, pe muntret dre drubarderez. Ha heugi a rafed o tiskleria kement torfed hudur a voe sevenet, a-wechou dirak an holl, hep an distera mez, gant paotred ha merc'hed, gant tud yaouank ha tud koz. N'eus tra santel ebet na voe saotret, dereadegez ebet na voe freuzet, onestiz ebet na voe drailhet ha bruzunet e tammou. Pulluc'het e voe pep elevez e tan ar c'hadaliez hag an orged.

Da heul ar yenijenn e teuas barradou-amzer, hag a badas penn-da-benn da viziou c'houevrer ha meurz. Dirollet e voe ar mor hep ehan, ha meur a lestr peñseet a-hed aodou Breiz. Gwez bras a voe diskaret el liorzou, ha tiez a voe didoet ha dismantret.

Eun abardaevez edo Gwenole o tremen war ar voger e-tal ar mor. Gwener ar Groaz e oa, hogen den ne soñje mui en traou-se e Kêr-Iz. Er sul a-raok, Sul ar Bleuniou, pa oa deut ar manac'h en iliz-veur da brezegenni, kavet en doa al lec'h-se goullo, ha korfou maro daou veleg astennet, trouc'het o gouzoug dirak an aoter. Gwir eo, ne zeue ken nemeur a dud bremañ da selaou komz an Aotrou. Distroet e oa ar Sant d'ar c'hastell, pounner e galon evel eur maen en e greiz.

A-daol-trumm, dre ma kerze, e kavas dirazañ eur

frailh er voger, ken ledan ma rankas lammat en h all. Nevez digoret e oa, ha ken doun ma ne weled ket ar strad anezañ. Sellout a reas ar manac'h eun tammig pisoc'h, ha setu ma tizoloas frailhou all, bihanoc'h, o redek evel naered du a-dreuz d'an dinaou betek ar mor a darze dibaouez en eur eonenni e-touez peuliou prenn ha mein plat ar wrimenn. Pell 'zo ne veze mui dalc'het ar voger veur e-ratre. Ar reo, ar gwall amzer o doa graet o reuz a-hed ar goañv, hep nikun da soursial. Eno, e-unan dirak an noz o tont, war ar riblennad-se o hiraat a-gleiz hag a-zehou ken kompez ha dizudi dindan an oabl izel, e krede d'ar Sant klevout an dour o toulla sioulik ha didruez pell-bras a-is d'ar geot ha d'ar bleuniouigou glas a greske etre an darou greunvaen.

Hag e gwir e teue davetañ evel eun hiboud, ken na chomas a-sav, o selaou. Heñvel oa ouz aroun an tonnou, hag e teue koulskoude diouz kêr, a-boan ma weled an toennou anezi, damveuzet er vrumenn-noz. Gwech e tave an trouz, gwech e save uheloc'h. Gwech e pellae dioutañ, gwech e hañvale tostaat. Gwech e teue diouz eun tu hepken, ha gwech a bep tu. Lavaret e vije edo kêr a-bez o virvi. Dre ma selaoue gwelloc'h e kleve sarac'h kammedou ha safar moueziou engroeziou tud o vont-dont dre ar straedou. « Eur gouel bennak adarre », a soñjas. Hag evelato, ne oa ket garmou a levenez a dize e skouarn. Hag i damvouget gant an avel, merzout a c'helled enno kounnar ha strafuilh. En eun taol e kreskas an dourni, ha huchadennou a savas sklaeroc'h :

« D'ar maro, Gralon goz ! D'ar maro ar manac'h ! Bevet Abred, hor roue ! »

Eun darn eus ar voger veur a skoe tost ouz ar



c'hastell, hag el lec'h-se e oa eun tour, a dalveze war eun dro da dour-tan ha da greñvlec'h. Di e redas Gwenole, eur menoz hepken en e spered : savetei Gralon, savetei Dahud.

Eur goulou a lintre e beg an tour, peoc'hus-meurbet, o tegas eñvor en deiziou gwechall. Dre vurzud e oa chomet war enaou, rak eno ne oa den ebet. Dor an tour diouz tu ar voger a oa digor. Hogen teñval e oa an diabarz, netra o lugerni ennañ nemet hirgarrezennou striz ar prenester. Ar manac'h a dostaas ouz unan. Para a rae al loar. Skalier bras ar c'hastell a oa sklerijennet-holl, ha distro. En traoñ avat, troad ar menez a oa leun a dud o yudal hag o finval, ha muioc'h a oa c'hoaz o tont, diouz ar voubouadeg a gleved o c'hournijal er straedou a dro-war-dro.

A-vec'h m'en doa bet ar manac'h amzer da deurel eur sell ma strakas eur youc'hadeg vras, ha setu an holl vrec'hiou savet er vann. Kredi a reas e oa bet gwelet hag edod o tont d'e gerc'hat betek lein an tour. Kuzet e oa er skeud koulskoude, hag ouspenn, ne oa ket davetañ e oa troet ar pennou, hogen etrezek dor ar c'hastell. Sellout a reas d'an nec'h d'e dro. Dindan ar volz e oa eur plac'h, hec'h-unan-penn, en he sav, gwisket e gwenn-kann. Edo o tont war-raok. Goustad e tiskenne an diri, ken sounn ha ken uhel he fenn ma vije bet lavaret eun delwenn o vale. Eun talgen aour a oa war he bleo, hag e luc'he ouz bannou al loar ar braoigou a c'holoe he brennid hag he divrec'h. Evel-se e veze fichet e Kêr-Iz ar plac'hed yaouank o vont da veza euredet, hag ivez ar re o vont da veza kaset d'ar vered.

Strakal a rae ar youc'hadennou muioc'h-mui. Edo ar bobl o c'hoapaat :

« Bevet muia-karet Abred ! Bevet hor rouanez ! Bevet Dahud ! »

## VII

Eur rouedad hentou dindan-douar a oa bet kleuzet gwechall e menez ar c'hastell. Anavezet e oant gant eun nebeut tud hepken. Unan a gase d'ar voger veur. Re all a gase war ar maez. Gwenole ne voe ket pell oc'h en em gavout e-tal ar roue, hag a oa morgousket en eur gador. Eno e oa bet dilezet gant e servijerien, a oa kroget aon enno, hag a oa tec'het o kas ganto kement tra a briz a c'hellent samma.

Tenn e voe d'ar Sant dihuna an den koz, ha tennoc'h c'hoaz e sacha d'e heul dre ar ribouliou kailharek ha leiz, ma riskle an troad war ar pazennou lenkr ha ma venne ar goulou beza mouget gant an dour o tivera diouz al lein.

Dibouka a rejont en diwez e porz eur maner bihan en diavaez da vogeriou kêr. Didud e oa ar maner-se. Hogen en eur park e-kichen e oa daou varc'h koz, blevek o faoiou. Er marchosi e kavas Gwenole dibrou ha rañjennou louedet ha merglet berniet en eur c'horn. Harnezet al loened, e stagas ar roue war gein unan, hag o pignat war gein egile, ez eas en hent, pell diouz ar gêr villiget.

Klouar e oa an noz, luc'hed o treuzi an oabl alies, hag ar gurun o strakal a-dreñv ar c'houmoul ledet a-hed an dremmwel. Ar c'hezeg, hag a oa bet diegus da genta, a drote bremañ buanoc'h, o heja o fenn a bep eil hag o c'houesa dibaouez. Eur strakadenn drumm, ha da heul eun hiboud souezus o lakaas da vont d'an daoulamm. Damc'houde e stroñsas an



douar, tra ma voe entanet an oabl ha pep tra groundouar, tra ma voe entanet an oabl ha pep tra grounnet a flammou. Al loened pennfollet a grape gant tor eur menez. Pa dizjont al lein hepken e chomjont a-sav, gleb-holl, o c'houirinat gant ar spont.

War-du ar c'hornog, ouz troad ar menez, tonnou ramzel a ruilhe hag a spoume, gwenn ha limestra ouz skleur al loar. Ahont, en eun tu bennak, e oa bet Kêr-Iz.

A-boan ma lintras an heol en deiz war-lerc'h. Gwenole ha Gralon a dremenas an devez-se hag an nozvez goude en eul lochenn savet da rei goudor d'ar vesaerien.

## VIII

Antronoz ez eas ar Sant, beure-mat, da bedi e-tal ar mor. Brao e oa an amzer, eun dudi. Pleg-mor Douarnenez (rak siouaz, pleg-mor Kêr-Iz ne oa ken) a oa ledet kompez, o skedi ken sioul ha tra dindan an heol. En eun taol e oa deut an nevez-amzer. Ar geot, ar gwez hag ar girzier a c'hlaze hag a wenne, hag an takennouigou a lugerne war beg pep brinsenn ha pep bleñchenn ne ouie den petra oant, pe reo teuzet, pe c'hliz. C'houek e oa an aezenn. An oabl a oa glas-lirzin a-us da Venez-Hom, glas-teñval a-us da vro ar C'hab, glas-tener a-us d'an dounvor.

Tra ma pede, ez ehane ar Sant eur wech an amzer da selaou. Eun trouz marzus a hañvale dont a-bell eus strad ar mor, eur sarac'h hag eur safronerez, izeloc'h ha kreñvoc'h tro-ha-tro. Ne oa ket gwigour ar bili charreet gant an tonnou doun. Ne oa ket boud an tarzou o skuba an islonkou dindan-vor. Ne oa ket yud an houlennou o kriba fero ar c'herreg ganas kuzet e-tal ar gorre. Ne oa ket fraoñv gwagennou hir, diniver ar Mor-Bras. Bez' e oa evel an holl drou-

ziou-se mesk-ha-mesk, ha muioc'h c'hoaz: eur sonerez anavezet hag iskis koulskoude, glac'harus-meurbet, ennañ avat, a vare da vare, evel toniou laouen.

Seul vui e selaoue ar Sant, seul vui e kreske an hiboud. Ha seul vui e kreske, seul vui e laouenae, moueziou seder o sevel trumm, ha neuze moueziou drant, o tridal hag o tridal, tra ma tave a-nebeudou ar moueziou a anken hag a enkrez, ar soniou sklintin o tont sklaer hag oc'h ober cholori mil evn o richana.

Hag a-greiz-holl e tarzas ar sklerijenn e spered ar Sant evel eul luc'hedenn: an trouz-se a oa trouz kleier Kêr-Iz o vralla. Bremañ o anaveze mat: kleier pep chapel, pep iliz, pep kouent ha pep manati, hag uheloc'h eget ar re all, kleier tour bras an iliz-veur, adal Arc'hantael, ar gwidourig, skiltr e c'harm evel diskan eur c'hurust bihan, betek Klodleun, ar c'hloc'h-boud, kleuz e c'halv evel kan eur c'hiniad en e vrud.

Ha setu: (penaos en doa ankounac'haet, ne ouie ket, — youl Doue marteze e oa) ar mintin kaer-se a oa mintin Pask, ha bralla a rae ar c'hleier evel gwechall, pa veze an holl e Kêr-Iz mat ha sentus hag oberiant, pep hini o seveni laouen e zlead, o warezi ar re yaouank, o touja ar re goz, leal e-keñver e nesa, feal da Zoue ha d'ar roue, pa veze o ren dre gêr an aked hag an onestiz, pa veze kalonek pep gwaz ha fur pep maouez, pa veze an deveziou labour gwir zeveziou labour, hag an deveziou gouel gwir zeveziou gouel.

« Ha salvet int bet daoust da bep tra ? » a soñjas ar Sant. Ha ne vern pegen bras e ouie e oa madelez an Aotrou, goude kement a ziroll, kement a renavierez, ne oa ket evit kompren.



Dizaoulina a reas ha mont eur pennad a-hed an aod. Tavet e oa an trouz. Ne gleved mui nemet ar c'hoummouigou o sourral en eur vervel war an douar, hag an aezenn o c'houibana lizidour en eur ober tro an torgennou.

E sellou, ha na oant e gwir troet ouz netra, ken beuzet edo en e soñjezonou, a baras trumm war eun dra hag a lakaas e galon da ober eul lamm en e vruched. Nepell dioutañ, astennet war eur bern bezin bras, e oa korf eur plac'h. Ar gwagennou a zirolle war an aod, a ruilhe goustad tro-war-dro d'ar bezin, hag a gile neuze, lentik ha sioulik, o suna an douar dindan ar meinigou. Hag evel-se bep tro. Lavaret e vije e oa aon gant ar mor da vont pelloc'h.

Ar Sant a dostaas buan, hag oc'h anavezout merc'h ar roue, e vanas, den koz ha santel ma oa, en doa gwelet meur a souez ha meur a vurzud, saouzanet-holl dirak an dremm-se, ken glan en he c'hened.

## IX

Diwezatoc'h en devez e teuas eur c'houer d'ar red da gaout ar Sant, o starda eur goulmig wenn-kann war e vruched. An evnig, skuiz-maro, a oa kouezet dirak e di. Dougen a rae eul lizer. Ne oa ket hir : « Abred en deus touet mont kuit diouz Kêr-Iz da viken mar dan davetañ. Mont a ran ». Da heul e oa siell Dahud.

Doue en doa miret ouz Abred da ober e dorfed diweza, ha distrujet Kêr-Iz. Hogen en eur rei he buhez, he doa ar plac'h dinamm gounezet grasou d'he c'henvroiz da gaout keuz d'o fec'hedou kent mervel.

X

D'al lec'h ma oa kouezet ar goulm e voe douget korf Dahud. Hag eno e voe beziet, ha savet eur chapel warni. Ha goude kement a vurzudou, e voe enoret evel eur Santez, hervez giz hon tadou-koz.



# LODENN AR GELAOUENN

# YANN SOHIER

Eur c'helou ranngalonus a zo deut d'imp d'an 22-vet a viz meurz : kelou maro Yann Sohier, rener « Ar Falz » hag unan eus penna tud hon emzao.

En niverenn a zeu e taskoro « Gwalarn » an enor a zo dleet d'hor c'heneil lamet diouzimp e-kreiz e vrud.

D'e wreg, d'e verc'hig ha d'e holl gerent e kasomp hon doujusa ha kaloneka gourc'hemennou a genganv. Emañ Breiz a-bez o leñva ganto d'an den mat ha d'ar brogarour dispar hon eus kollet.

# Eveziadennou diwar-benn ar Yez

Trugarekaat a ran an Ao. Zavier de Langlais evit ar c'homzou hegarat embannet war *Walarn*, niv. 75, pp. 50-1. Teir eveziadenn a rin hepken :

1° Diwar-benn *Istor ar Bed*. — Mar deus eun euflenn bennak a dalvoudegez gant brezoneg *Istor ar Bed*, emañ an euflenn-se en eeunaduriou a zo bet graet d'am brezoneg gant Fransez Vallee. A-ratoz evit kaout an eeunaduriou-se, dre ma tiouganen e vefent talvoudus da laboureriern-all war ar Yez estr egedoun-me, eo em eus skrivet al levr. Ken abred hag ar bloaziou 1902-1910, p'edon o veva c'hoaz e Pariz, e tremenen da dra iskis, ha mantrus e gwirionez evit amzer da zont ar Yez, n'en dije ket savet levriou brezonek an den end-eeun en doa kaset e holl vuhez o studia ar brezonegou beo, o tastum hag o krouería en eun doare skiantek, gant skoazell an Ao. Emil Ernault, ar geriou hag an doareou-lavar anezo. Ac'hano an *Notennou*, ar *Sketla*, hag, eus 1925 da 1934, *Kembreïz gwechall ha bremañ*, *Eur Breizad er C'hanada*, ha skridou-all, darn anezo dam-embannet evel *Eñvorennou-beaj F. Vallee* hag *Istor ar Bed*, ar re-all manet diembann evel *Eñvorennou eur Brezonegour*. An *Notennou* hag ar *Sketla* a zo troïdigeziou, graet gant Fransez Vallee ha skrivet gantañ e-unan, diwar oberennou gallek savet ganen a-ratoz evit rei tu d'an trôer da lakaat a-wel mat pinvidigeziou ar Brezoneg. *Kembreïz gwechall ha bremañ* a zo bet trôet e brezoneg gant F. Vallee diwar eun droïdigez c'hallek am boa graet eus ar saozneg evit aesaat d'ezañ al labour-trei e brezoneg; an droïdigez

vrezonek a zo bet skrivet ganen diwar e glevout, a-feur m'edo o trei. Diwar e glevout eo bet skrivet ganen ivez an droïdigez a reas eus lizerou F. L. T. Donroë, hag an daou levr *Eñvorennou-beaj* hag *Eñvorennou eur Brezonegour* (1). Ar skridou-all, da lavarout eo *Istor ar Bed* ha *Prederiadennou diwar-benn ar Yezou*, a zo bet savet ganen war-eeun e brezoneg, diwar notennou bet kemeret e brezoneg ivez. Lennet ez int bet goude-se ha divanket amañ hag ahont e-keñver ar Yez gant F. Vallee.

Da ober labour disi e-keñver ar Brezoneg, e vije bet ret da Fransez Vallee adskriva en e bez *Istor ar Bed*. N'oa ket evit hen ober. Gant-se (ha gant gwirabeg) e samman war va c'hein ar faziou hag an diglokteriou a zo manet er yez anezañ (2).

2° A-zivout geriadur brezonek ar skiantou. — Pep skiant he deus ezomm da gaout eur geriadur diouti hec'h-unan, klokoc'h ha resisoc'h eget ar geriadur-pemdeiz, ha ret-mat e oa d'in, p'edon o skriva evit *Istor ar Bed* pennadou diwar-benn an denoniez (antropoloji), ober gant geriou dereat, gant geriou resis, ha neket gant troiou-lavar hir-landon a-seurd gant ar re a vez implijet pa skriver evit an dud dizesk. Er c'heñver-se, evel er c'heñveriou-all, eo bet talvoudus-meurbet d'in skoazell Fransez Vallee. Ouz daoulagad eun denoniour oc'h anaout ar brezoneg ha yezou kel-

(1) Er skridou bet skrivet ganen diwar glevout Fransez Vallee ez eus a-wechou mankou hag a zo da lakaat em c'hiriegez : dievezderiou pe gamm-glevadennou.

(2) Ar faziou hag an diglokteriou *em c'hiriegez*, aes eo gouzout ! Ne gemeran ket em gwall mankou ar voulerien : lenennadou a-bez bet ankounac'haet o lizerenna (pe lezet da goueza kent ar moula) gant ar vicherourien o deus graet war-dro an eilvet levrenn, h.a.



tiek tremor, n'eus tra divourrus ebet en anoiou-gwan doarea evel *hirbennek, plaengernek, rakkarvanek, tougnfriek, ledanenebek* (pe *berrenebek*), *trôellvlevek melenvlevek, dugroc'henek, druzfeskennek* (pe *behinfeskennek*), ma c'heller dinaoui aes diouto (a-bouez eo kement-se e yez ar skiantou) an anoiou-kadarn *hirbennegez, plaengernegez, rakkarvanegez*, h. a. Eur wech anavezet gant an denoniour brezonek ster ar geriou krenn-vrezonek *eneb* (dremm, bizach, fas) ha *behin* (lard, druz) e teu da veza sklaer-meurbet evitañ ar geriou nevez-savet, kalz sklaeroc'h a-dra-sur eget ar geriou kenster d'ezo boaziet e galleg : *dolichocéphale, platycéphale, prognathe, platyrhinien, chamaeprosope, hélicotriche, xanthochroïde, mélanoderme, stéatopyge*. Ar geriou brezonek, gwir eo, n'int ket da veza implijet, hep ezomm ha dievez, er-maez eus al levriou a zeskadurez, dreist-holl pa skriver evit ar bobl. Nemet daoust hag ezomm he deus ar bobl da anaout an denoniez ? Tamm ebet, d'am meno. Nag Istor ar Bed kennebeut. D'eun dibab speredou diazez hepken, eus a-douez ar c'hantadou pe ar miliadou tud a diz tapout eun deskadurez-kelenndi, d'ar re dreist-holl a zo galvet da glevout ouz ar vrôad ha d'he levia, e c'hell beza talvoudus an anaoudegeziou-se.

D'am meno ivez n'eus netra hag a ve diouz troijin ar galleg er geriou nevez-savet. Geriou gouiziek ez int hep-mui-ken, evel ma 'z eus bet savet miliadou anezo, abaoe hanterkant vloaz, en holl yezou a zeskadurez hag a sevenadurez dre ar bed; saozneg, alamaneg, hungareg, tchekeg, kroateg, rusianeg, japaneg, sinaeg, persianeg, arabeg, hindoustaneg, h. a. Zoken er geriou gallek kenster d'ezo n'eus netra a

gement a ve e gwirionez diouz tro-anien ar galleg, pa 'z eo gwir ez int savet diouz stumm ar geriou diougevrennek e boaz gant gresianeg an Hen-amzer, diwar-bouez geriou tennet eus ar yez koz-se endeeun.

3° Diwar-benn *he bleo melen* ha *melended he bleo* (*Gwalarn*, niv. 73, p. 58). — Hervezoun n'eus netra hag a vije diouz an dro-spered c'hallek en doare-lavar *melended he bleo*. Pemdeziek, boutin ha poblel eo *he bleo melen*. Lennegel eo *melended he bleo*. Ha lennegel eo ivez, — n'eus nemet an ere-se etrezo, — an dro-lavar c'hallek *la blondeur de ses cheveux*. Nepred ne zeuje war spered Gallaoued diskol, dizesk ha dilennegez ober gant an doare-lavar-se. Dianav eo d'ezo.

E galleg evel e kement yez a sevenadurez e lec'h ma 'z eus disheñvelderiou doun etre ar renkadou-tud oc'h ober ar vrôad, he deus pep renkad geriou ha doareou-lavar diouz hec'h ezommou ha diouz tro he spered. Evel-se eo bet gwechall, er V[vet]-XII[vet] kantved, e brezoneg, pa veze komzet c'hoaz ar Yez gant ar pennou-pobl hag ar pennou-kredenn, da lavarout eo gant an noblañs hag ar gloer uhel. Neuze e tlee beza ar brezoneg eur yez stuziet-kaer ha pinvidik evel m'edo ar c'hembraeg hag an iwerzoneg kempred d'ezañ. Anaout mat a reomp kembraeg uhel hag iwerzoneg uhel ar Grenn-amzer a-drugarez d'an dournskridou manet a-gantadou war o lerc'h. Eus brezoneg uhel ar Grenn-amzer avat, ne chom netra nemet anoiou-tud hag eun nebeut geriou boutin. Aet eo da get ar brezoneg uhel-se gant an dud uhel her c'homze. Ar brezonegou beo a zo brezonegou koueriadekaet, gwisket ganto ar stummadou a gaver dre ar bed-holl



er yezou komzet gant ar bobl hepken. Arabat kemer evit beza diouz tro-ijin pe dro-anien ar brezoneg doareou-lavar n'o deus andon-all ebet nemet stummspered an dud dizesk, ne vern pe yez a gomzfent.

M. M.

# Notennou

**Atao diwar-benn ar « VENTONIEZ »**

Eul lenner mestr-skol a skriv d'imp :

« El lizer-mañ e kavot priz ho levr *Mentoniez* degouezet ganin en deiziou tremenet. Emaoun krog d'e studia hag e choman souezet o welout pegen kaer e teu ganin. Meuleudi d'an Ao. Kerjean, da veza savet eul labour ken kaer, ha ken talvoudus evit ar Brezoneg ! Meuleudi da Walarn da veza moulet al levr-se ! »

**Ar Brezoneg er skoliou**

Pelloc'h, en hevelep lizer, e lavar hol lenner :

« Karget oun da reiza eul lodenn eus deveriou brezonek « *Feiz ha Breiz ar Vugale* ». Dont a ra d'in bep miz deveriou kaer eus *pemzek* skol ; Gwiseni (paotred), Plougerne (paotred), Kerniliz (merc'hed), Logonna (m), Plogoneg (m), Plougastell (m), Plodiern (m), Plouzeniel (m), Plouvorn (m), Brelez (p), Pleuveur-Bodou (m), Leskonil (m), Enez-Sun (p), Kerdaoulaz (m), Lesneven (m), Komana (m) ».

Ar *pemzek*-se a zo *c'houezek*, ma ne faziomp ket. Ne vern, d'hon tro e lavaromp: meuleudi da « *Feiz ha Breiz ar Vugale* » meuleudi d'hol lenner, hag a ra eul labour kalet dre garantez ouz e vro hag e yez !

**Skol dre lizer « OBER »**

Pa vo graet istor dasorc'hidigez hor yez, e vo dleet menegi, e-kichen ar re a striv da zeski lenn ha skriva d'ar vugale, ar re a ra skol d'an dud deut en oad hag a venn deski pe addeski pe deski gwelloc'h ar brezoneg.

Skol dre lizer « OBER », a zo bet ano anezi amañ meur a wech, a zalc'h atao. Skriva d'an Dim. M. Gourlaouen, 30, rue de la Corderie, Douarnenez.

**Eul levr nevez gant an Ao. Vallée**

Emañ an Ao. Vallee o paouez echui dournskrid eul levr, hag a vo talvoudus-kenañ d'ar studierien. Bez' ez eo eun dastumad « *Geriou renket hervez ar Ster* ». War-dro 260 pajennad a vo ennañ, ha koulskoude ne dle beza gwerzet nemet 10 lur.

Ne vo moulet al levr, avat, nemet pa vo bet kavet 300 a dud da rakprena anezañ. Pedi start a reomp hol lennerien da rakprena. Evit se, kasit hoc'h ano (hep arc'hant) d'an Ao. F. Vallee, 23, rue St-Benoît, Sant-Brieg.

**Levriou da lenn**

Eur wech an amzer e vez goulennet diganimp peseurt levriou gallek pe saoznek e vefe mat lenn, pa 'z eo gwir, kaer a zo ober, ne vouler ket c'hoaz a-walc'h a levriou brezonek.

N'omp ket nemeur douget da lenn traou gallek, hag evel-se, diaes eo d'imp rei eun ali. Setu amañ eur roll-levriou a zo bet kaset d'imp gant eul lenner. Unan anezo a zo saoznek, ar re all a zo gallek, pe a c'hell beza kavet troidigeziou gallek anezo : *Brezel Galia*, gant Kezar. — *Buhez Agrikola, Ar C'hermaned*, gant Takitus. — *Ar Gelted*, gant Hubert. —

*Ar Re Zaonet,* gant Ernst von Salomon. — *En Iwerzon,* gant Simona Téry. — *With the Dublin Brig,* gant Charlez Dalton. — *Va Stourm,* gant A. Hitler. — *Jorj Kadoudal,* gant Lenôtre.

## KERNOW

War niverenn c'houevrer « KERNOW », e lennomp al linennou kalonek-mañ, hag a zo ken gwir ha ken talvoudus evit Breiz hag evit Kerne-Veur. Eul lenner en doa goulennet ma vije lakaet saozneg e-barz ar gelaouenn, evit klask gounit lennerien nevez, ha lakaat anezo marteze da studia ar yez vroadel. Setu amañ darn eus respont ar rener :

« *A-verow KERNOW ? Merow, yn-pur dhyogel, mar pe gesys Sawsnek dhe entra ! Moy ha moy Sawsnek, le ha le Kernewek : henna vya deweth an whethel. Hen yu tenkys pur paper Keltek hanter-Sawsnek : an tavas creffa a-drygh. Ha wosteweth ny a-gyf un lyven a Gernewek ha naw lyven a Sawsnek.*

« *KERNOW yu dyllys dhe'n bys y'n kensa le rak gul gweres dhe'n lelyon a-gar aga thavas. Byghan yu, betegens ef yu an un paper Kernewek es war an norvys. Yma KERNOW ow-cora Pow Kernow war an Map. Yma Keltyon y'n gwlasow erel ow-tysky Kernewek lemmyn RAK MAY HALLONS REDYA AGAN PAPER-NY. Ef nyns-yu gwres dhe'n « patriots »-na usy re dhyek dhe dhysky aga thavas aga-honen. Ens ha scryfa dhe'n paperyow Sawsnek, mara-s-teves whans scryfa.* »

« Ha mervel a ray KERNOW ? Mervel a ray, hep mar ebet, mar deo lezet ar saozneg da antren ! Muioc'h-mui a saozneg, nebeutoc'h-nebeuta a gerneveg: hag echu eo ar stal. Sed aze tonkadur pep kelaouenn geltiek hanter-saoznek: ar yez kreñva a drec'h. Hag en diwez hor bo eur bajennad kernevek ha nao fajennad saoznek.

« KERNOW a zo embannet d'ar bed er c'henta lec'h evit rei gwarez d'an dud leal a gar o yez. Bihan eo, ha koulskoude ez eo ar gelaouenn gernevek n'eus nemeti war an douar. Emañ KERNOW o lakaat Bro-Gerne war ar Gartenn. Bez' ez eus Kelted er broiou all o teski kerneveg bremañ EVIT GALLOUT LENN HOR C'HELAOUENN-NI. N'eo ket graet evit ar « batrioted »-se a zo re ziek da zeski o yez o-unan. Aent da skriva er c'helaouennou saoznek, mar o deus c'hoant skriva ».

En hevelep niverenn e lennomp eul lizer dudiustre, e brezoneg, gant an droidigez kernevek, kaset gant eur Breizad yaouank d'ar Rener.

Eur wech c'hoaz ez aliomp d'ar re ac'hanomp a zo douget da studia ar yezou keltiek teurel evez bras ouz ar c'herneveg, a zo breur-gevell d'hor brezoneg-ni, hag a daol ar studi anezañ sklerijenn e-leiz war furmidigez hag implij hor geriou. Ouspenn-se, eun dra vat eo skoulma startoc'h-starta an darempredou etre Breiz ha Keltia tra-mor.

Neb a gar koumananti, skrivet d'ar Rener, an Ao. A. S. D. Smith, Chy Caradar, Perranporth, Kerne-Veur (priz ar c'houmanant: 5 chilling). Bez' e c'heller skriva ivez, mar karer gwell, da WALARN.

## Maro an Aotrou Chaloni Martin

Klevet hon eus gant keuz kelou maro an Aotrou Chaloni Martin, person Gourin. Eur skrivagner am-

part e oa, hag e levr « *Mouez Kerne* » a vo bepred lennet gant plijadur. Komzet hon eus amañ eus e levriou pedennou ha kantikou, graet diouz doare ar bobl, ha ken tost koulskoude d'ar yez unvan. Eun den madelezus e oa an Aotrou Martin hag eur gwir servijer da Vreiz.

**Diwar-benn kelc'h keltiek Roazon**

An Aotrou E. Régnier a skriv d'imp da enebi ouz an notenn bet moulet war niverenn GWALARN miz c'houevrer diwar-benn kelc'h keltiek Roazon.

**Levriou nevez**

**AN TORNAOD, gant Paotr Juluen (Gour-na-Gil), 200 pajenn, « Editions d'Arvor » Gwengamp.**

Da lavarout romant, eur gwir romant n'eo ket, rak en oberenn nevez paotr Juluan e kaver a bep seurt: eñvorennou beaj, prederiadennou, aliou fur, fentigellou ha zoken barzonegou mesk-ha-mesk. Daoust da se, — pe en abeg da se moarvat, — plijadurus-tre eo da lenn. N'hoc'h eus ket amzer da skuiza gant netra, rak dioustu e vez roet d'eoc'h eun dra all dishenvel-krenn da dañvaat.

Pajennadou ' zo en « Tornaod » hag a zo e-touez ar re wella bet skrivet e komz-plaen e brezoneg betek-hen. Eur skouer hag eur gentel d'ar re a gred ez eo ar yez lennegel hag ar yez pobl re bell an eil diouz eben da geja biken. Pajennadou all, ret hen anzav, a ziskouez beza bet savet eun tammig d'ar red, ha ne vefe ket fall ober eun adkriba d'ezo: eun disterig re greñv e c'houez a-wechou moarvat avel vras an Tornaod.



Seurt levriou a dlefe beza prenet ha lennet dre Vreiz a-bez. Rak evit ma teuint da veza stank, n'eo ket a-walc'h d'an oberour kaout ijin hag ampartiz. Bez ' e rank ivez kaout lennerien e-leiz. Chañs vat d'an « Tornaod » eta, ha gourc'hemennou kalonek da C'hour-na-Gil.

**MAB AZEN, gant J.-M. Heneu, 176 pajenn, embannet gant « Dihunamb », An Oriant; priz : 20 lur.**

Tud ' zo e Bro-Wened ha na c'hortozont ket beza meulet evit ober meuleudi d'ezo o-unan. Diouz o c'hlevout, ez eo en o broig e reer an traou kaera. Hogozik ken alies ha bep miz e teu ganto an diskan: « Tapet ar maout gant Bro-Wened evit an dra-mañ, tapet ar maout gant Bro-Wened evit an dra-hont ». Ma kendalc'hont en hent-se, ne chomo mui kalz deñved dizale e rannou all Breiz-Izel.

Gant « Mab Azen » avat e ranker anzav o deus tapet eur maout adarre: ar maout evit gwerza ker eul levr hep talvoudegez ebet. An danvez a zo fall hag ar yez n'eo ket kalz gwelloc'h.

**LE BRETON USUEL, levr-dourn evit studia rannyez Wened, gant L. Herrieu, 382 bajenn, embannet gant « Dihunamb », An Oriant; priz : 12 lur 50.**

Deut mat e vo al levr-mañ gant ar re o deus c'hoant pe ezomm da zeski komz rannyez Wened. Amañ e lavaran ar c'hontrol eus ar pez a lavaren a-zivout « Mab Azen ». D'ar priz-se, eul levr tost 400 pajenn a zo koulz ha roet.

Eur bern traou a vo kavet el levr-mañ. Ha ne ran

d'an aozer nemet eur rebech: n'eus ket urz a-walc'h en e labour, ha diaes eo a-wechou kavout buan ar pez a glasker.

**FRANÇAIS ET BRETON, gant E. Ernault, e ti Berthelot, rue Saint-Gilles Sant-Brieg; priz : 8 real.**

Arabat kredi hon eus amañ eun oberenn a bolitikerez. Tamm ebet: diskouez a ra an oberour pegen dreist eo doare-skriva ar brezoneg da hini ar galleg.

**LA BRETAGNE MIEUX CONNUE PAR LA DICTEE DU CERTIFICAT, gant an Ao. 'n Abad E. Rannou, rener Skol ar Galon-Sakr, Gwiseni; e gwerz er skol; priz : 16 real.**

Setu amañ eul levrig graet mat, gant eun den speredek, gouest da zihuna karantez Vreiz e kalonou ar vugale. Siouaz ! e galleg eo skrivet penn-da-benn. Gwell e vefe ganimp eul levr graet fall, gant eun den dispered, ennañ meneg ebet eus Breiz, gant ma vefe savet e brezoneg !

**Ar brezoneg e Londrez**

E Londrez ez eus tri brezonegour, eur Breizad. P. Durivault, eur C'hembread, J. Roberts hag eur C'herne-Veuriad, R. St. V. Allin-Collins, oc'h en em voda bep yaou da vrezonega, da 17 eur 45, 140, Fenchurch Street, E. C. 3. Eur skouer vat !

**Dre ar c'helaouennou**

Kentel niveroniez Kerlann eo a blij d'imp ar muia e niverenn diweza AR FALZ.



Gant dudi hon eus lennet war BREIZ derou romant Brogarour, « *Trec'h ar Garantez* », en abeg d'ar yez da genta, ha dreist-holl en abeg d'al lec'h a ro d'ar sport. Daoust hag e teufe lennegez Vreiz da veza beo en diwez ha da liva d'imp hor c'henvroiz evel m'emaint hizio ? Sed aze hag a vije gwelloc'h eget mibiliajou koz « Mab Azen ».

Laouen-bras omp o welout muioc'h a vrezoneg war BREIZ ATAO. Menegomp pennadou D.-K. Kongar, « *Emzao Euzkadi* » ha Kerlann « *An Diou Yez* » (daoust n'omp ket krenn ali gantañ; ali e vefemp kentoc'h gant Jos ar Bihan, a skriv eur pennadig da heul), ha pennadou Debauvais. Ar re-mañ a garfemp moula en o hed, ken gwir ha pouezus ha ma ' z eo menoziou displeget enno : 1. ret eo d'imp kaout, ouspenn skrivagnerien, kelaouennerien vrezonek; 2. pa skriver evit eur gelaouenn, e ranker kaout doujañs ouz ar yez, ouz renerien ar gelaouenn (hag ivez ouz al lennerien, emezomp), ha skriva brezoneg dereat hervez doare-skriva an holl.

Gourc'hemennou da FEIZ HA BREIZ ha da FEIZ HA BREIZ AR VUGALE. War an hent mat emaint atao.

Barzed rannyez Wened ne ouzont peurliesa nemet klemmichat war-lerc'h an tad-klemmicher Bleimor. Hep beza distag-krenn diouz kleñved Bleimor, e oar Eflam Koed Skaù, pa gar, sevel traou a c'heller o lenn. Da skouer, e varzoneg e niverenn miz meurz DIHUNAMB.

L'ANNEAU CELTIQUE eo ano kelaouenn drimiziek « Kevredad Kelc'hiou Keltiek Breiz hag ar

Vreiziz divroet ». Eur vraoik a gelaouenn, enni kalz re nebeut a vrezoneg, d'hor meno. Priz ar c'houmanant-bloaz eo 2 skoed (10 lur evit ar re a gar harpa). Skriva da : Gwilherm Guéguen, « Nouvelles Editions Bretonnes », Boulevard de Kerguelen prolongé, Kemper.

LES PATRIES DE FRANCE a venn tolpa brogarourien Okitania, Korsika, Bro-Nissa, Euzkadi, Elzas, Mervent-Flandrez ha Breiz. An Ao. Roperz Aodig eo ar rener. Talvoudus-dreist e c'hell beza eur seurt kelaouenn ha pa ne vefe nemet o rei kelou eus an emzao broadel ha yezel er broiou-se. Miziek eo ar gelaouenn. Priz ar c'houmanant-bloaz eo 5 lur. Skriva da Marcel Péguy, 30, rue Monsieur-le-Prince, Paris (VI[e]); K.R. 714-03, Paris.

**Er miz a zeu**

E niverenn ar miz a zeu e vo kavet notennou diwar-benn ar Simbol, ar Ventoniez, « Brezoneg ar Vugale », hag all.

LIESSKRIVADURIOU GWALARN

# GERIADURIG GALLEK-BREZONEK AN TROIOU-LAVAR POBLEL

GANT ROPARZ HEMON

**E miz ebrel e vo kaset d'ar rakprenerien ar 6-vet strobad (diwar ar ger « CHEMIN »).**

**Priz al liesskrivaduriou: 10 lur evit pemp strobad (rakprenerien hepken).**

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Mérour* : Y. Drézen

